# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*

B. P. 75, Brest (K. R. 96-38, Roazon)

*39 bis, straed ar C'hastell, Brest*

Niv. 21 - NEVEZ-AMZER 1930


TAOLENN

# Pemp Bloavez e Lennegez Vreiz

**(1925-1929)**

N'eus mar ebet evit nikun, — evit an enebourien koulz hag evit ar vignoned, — ez eo bet ar pemp bloavez tremenet abaoe krouidigez *Gwalarn*, ar founnusa hag ar pouezusa en istor Breiz e-keñver al lennegez.

Lezomp, e-pad eur mare, ar stourm kalet evit ar yez. Ha sellomp ouz an oberou lennegel hepken, ar re a zo enno eun dalvoudegez bennak, drezo o-unan pe dre al levezon o deus bet, hag o devo en amzer da zont.

AR VARZONIEZ

Nebeut a varzonegou a zo bet embannet. Bihan al lec'h a zalc'h hizio ar varzoniez en hon touez. Al levr-barzoniez diweza moulet e brezoneg eo hini Bleimor, e 1921. An diouer a amzer vak, brasa gouli hol lennegez, a voug hor barzoniez marteze. Marteze ivez an diouer a lennerien vlizidik. Dreist-holl, d'am meno, an diouer a deneridigez e tud hon oad. Daou varz hepken a ziskouez teneridigez damheñvel ouz hini ar varzed romantel koz, Y.-E. Jarl ha G.-B. Kerverziou. Hogen n'o deus skrivet hogos netra. Eur varzoniez kreñvoc'h ha goureloc'h a sav diouz gwer-

zennou J. Riou, a zo en e « Introibo » nerz hag esparded ha kened, mesk-ha-mesk gant traou re voutin. Dideneroc'h c'hoaz, pelloc'h diouz ar romantelez, re « empennel » hervez barn meur a unan, eo barzonegou rener *Gwalarn*, a-raok pep tra an daou bouezusa anezo, « Barzoneg evit Kreiz ar Bloaz » ha « Listri an Noz ». Tra ma klask peurliesa eur stumm resis, eur frammadur start diazezet war fetisted ar pouez-mouez hag ar glotenn, e tec'h ar varzed all diouz pep lezenn, hag e teuzont ar werzenn hervez o ezomm pe o c'hoant. A nebeut a bouez e hañval d'in beza breutadegou J. Kerrien a-zivout ar werzaouriez.

## AR ROMANT HAG AN DANEVELL

Skriva eur romant a zo hir. Mar deo da vihana eur gwir romant evel na weler mui nemeur anezo e nep yez. « Ar Roc'h Toull » J. Kerrien, hag « An Aotrou Bimbochet e Breiz », an daou romant n'eus nemeto moulet adal 1925, a zo romantou berr, hogos danevellou. Eun druez eo n'en defe ket kendalc'het Kerrien : en hent-se e oa donezonet ar gwella. Berz « An Aotrou Bimbochet » a ziskouez peseurt lennegez a gav an aesa degemer gant al lennerien a vremañ. Troet o spered dreist-holl ouz an amzer da zont, o flijadur a gavont en eur romant a dremen en amzer da zont, evel m'o dije kavet o flijadur, kant vloaz 'zo, en eur romant o tremen en amzer gwechall. « An Aotrou Bimbochet » a zo bet an oberenn genta o suna he sapr rag-eeun diouz an Emzao breizek, kenta adskeud an dihun broadel e melezour al lennegez. « Ar Vugale Fall » a zo muioc'h c'hoaz stag ouz kig ha gwad an Emzao, o veza n'eo nemet istor « romantael » ar rummad tud yaouank a grouas hag a heulias er bloaveziou kenta strollad an Emrenerien. N'eo ket embannet c'hoaz al levr avat. Hiroc'h a c'hello beza lavaret diwar e benn.



En danevellou eo o deus displeget ar gwella hor skrivagnerien yaouank o ijin hag o stummou-spered disheñvel. Eun danevell a vez skrivet buan, lennet buan, aes da embann. Tri abeg d'an danevellou da ziwana stank en hor yez, keit ha ma vo ar skrivagnerien tud paour, o skriva war-lerc'h o devez-labour, skuiz ha berrawenet, evit tud a lenno, ken skuiz hag ac'hub o spered hag i.

Unvan a-walc'h eo danevellou Jakez Riou, atao warno liou ar c'hañv, ar c'hleñved, eun dra bennak aet da get da virviken, evel deliou kras aet gant kas an dour. Hep netra a wan nag a glemvanus daoust da se. En enep, rust ha nerzus. E-touez strollad skrivagnerien *Gwalarn*, n'eus nemet Riou a zo war e oberou (ha war e vrezoneg) blaz ar maez. Heñ hepken a gomz eus an heol. Heñ hepken a zo tost e galon ouz kalon an douar hag ar gouerien. Ma ouife skarza gwelloc'h diouz e skridou doareou-displega al levriou naoñtek gwenneg, e vefe eur skrivagner mat-kenañ.

Ne lennan ket kontadennou Abeozen gant plijadur. Re a wirionez a zo enno. Evel meur a zen, gwelloc'h ganin beza fromet gant darvoudou ijinet eget gant darvoudou gwirion. Hogen e-keñver al lennegez e rankan barn, ha n'eo ket em c'heñver-me. Pa vo kenstrollet en eul levr « Marvailhou an Drailh », eul levr-Brezel hor bezo e brezoneg da lakaat, — r'am digarezo neb a skrijo, — e-kichen levr Bleimor.

E danevellou Roparz Hemon ez eus eur goell na

gaver nag e re Jakez Riou, nag e re Abeozen : goaperez ; da lavarout eo, peadra da vousc'hoarzin. Alies eo c'hoarvezet d'al lennerien droukkemer ar goaperez evit gwirionez an Aviel, — eun Aviel iskis a-walc'h. En doare m'en deus bet an oberour, war a lavar, liziri spontet, — ha spontus. Kollet en deus *Gwalarn* nouspet koumananter netra nemet en abeg d'e zanevellou. Petra a zisplegont? Nebeut a dra. Tarzet int peurliesa diouz eur menoz trumm. Dibreder int. An danvez a zo enno n'eo nemet danvez eun huñvre. Danevellou int ma karer, ha ma karer barzonegou.

## AR C'HOARIVA

Evit eur skrivagner breizat ez eo hizio ar c'hoariva evel eun dachenn difennet. N'eus ket a c'hoarierien. N'eus ket a selaouerien. Striv *Gwalarn* da groui eur c'hoariva uhel evit an deskidi en deus c'houitet betek-ken. C'houitet ivez striv *Gwalarn* da adaoza c'hoariva ar bobl.

Eus tri fez-c'hoari embannet e-kerz pemp bloaz, unan hepken a zo bet c'hoariet, « Lina », anezañ eun dra dister a-walc'h, talvoudus hepken dre youl an oberour da zigeri eun hent nevez. « Eun Den a Netra », kalz gwelloc'h, a c'hortoz c'hoaz ma teurvezo da unan bennak meiza ez eo graet da c'hoari koulz ha da lenn. Hag evit « Gorsedd Digor », Jakez Riou, deut-mat e vefe ma c'hellfed boda lennerien « An Aotrou Bimbochet » holl a-gevret. Eveltañ ez eo eur bugel kreñv ha sart eus an Emzao, arsailh yac'h ar skiant-vat a-enep ar sotoni hag al lorc'hentez c'houllo.

## AR SKRIDVARNOURIEZ

E-lec'h ma 'z eus lennegez ez eus skridvarnouriez. Hag hep skridvarnouriez ne bad ket pell al lennegez. Er broiou pinvidik avat, ne ra alies ar skridvarnour netra nemet barn skridou ar re all, pe zisplega e venoziou a-zivout al lennegez. Amañ, m'en deus ar skrivagner, ouspenn skriva e oberou, d'o lakaat moula e-unan, hogos d'o gwerza e-unan, retmat eo d'ezañ o barn e-unan. Pe a-hend-all lezel Breiz hep skridvarnouriez ebet. Da lavarout eo, laza al lennegez en deus krouet. Pennadou Roparz Hemon o deus ledanaet dremmweliad speredel Breiz, ha sklerijennet war eun dro meur a gorn teñval. Kalz menoziou, a zo bet kavet souezus p'int bet displeget gantañ evit ar wech kenta, a zo deut da veza boutin er bloaz 1930. Levezon o deus bet, n'eo ket hepken war gelc'h *Gwalarn*, hogen ivez war galz eus ar skrivagnerien-bobl, ha betek war lennegez ar c'hannadouigou-parrez.

## AN TROIDIGEZIOU

Lavaret eo bet pep tra diwar-benn troidigeziou *Gwalarn*, nemet eun dra hag a chom da lavarout : gwisket int, hogos holl, e dilhad prizius-meurbet.

Da unan n'en defe netra da ober e vefe aesoc'h marteze sevel oberou dioutañ e-unan. D'ar re o deus eur vicher eo aesoc'h trei. Bihanoc'h ar skuizder, bihanoc'h an dispign a nerz-empenn, peogwir n'en deus an troer preder ebet nemet gant ar yez.

Eur gwir labour a grouidigez, evelato, e c'hell beza eun droidigez. Hini « Prometheus » hag « Ar Bersed », gant Y. Drezen, a zo pep linenn anezi leun a ijin eur skrivagner o vestronia e yez e-giz eur marc'hegour eskuit eur marc'h amjestr. Troidigeziou Abeozen diwar ar c'hembraeg koz a zaskor d'ar brezoneg kaleted, berrded hag eeunded kollet abaoe

pell 'zo. Evit Roparz Hemon kalz traou en deus troet. Ha d'am meno n'eo ket, — dreist-holl adsavidigez henzanevellou Iwerzon, — eur rann eus e labour a c'hellfed ober fae warni.

« GWALARN »

Implijet eo bet ar brezoneg e-doug ar pemp bloaz-se en diwez evel benveg-lennegez. Pep skrivagner oc'h ober gant ar yez eun dra d'ezañ e-unan, da blega ha da derri ha da gizella hervez e youl, hep damant ouz boaz ar werin. Pep ger o kemer eul lufr nevez, pep frazenn eul liou hag eur furm emunanel ha dibar. An dud vat o deus desket e levriou an 19-vet kantved n'eus yez vuhezek ha pinvidik nemet war muzellou ar bobl, a sell, feuket ha spouronet, ouz eur yez kalz buhezekoc'h, kalz pinvidikoc'h, tarzet eus strad eur c'horn-liou, engehentet etre follennou eur geriadur. Hogen an amzer a dremen, hag ez a niver an dud-se war vihanaat, tra ma kresk hol lennegez hag ano *Gwalarn*. E pemp bloaz en deus roet da Vreiz ar pez n'he doa bet morse: kened ha pinvidigez-spered e-leiz. Ha danvez, danvez e-leiz evit an amzer da zont. Eno dres emañ an dalc'h. N'eus trec'h ebet a dalv ar boan nemet trec'hi war ar badelez.

(*troet diwar ar galleg*)

X...

# An Ti
# Gwasoc'h eget Goullo

Da ziwez ebrel e voent dimezet. Eur mare mat da zimezi. Reun ar Gwaster hag Anna Penrun. Kleier ar barrez a lakaas strafuilh e meur a galon. Eur c'haer a baotr e oa Reun, kreñv evel eur marc'h hag ampart war bep seurt micher. Eun tamm merc'hetaer, avat, ha plac'hed ar c'hornad ne bardonont ket. Eur gaer a blac'h e oa Anna, a ouie gwriat ha kegina ha derc'hel eun ti. Eun tamm douget d'an ebatou, avat, hag entanet he doa kalon meur a vab ha meur a intañv. Ne oant ket pinvidik. Eun tammig peadra o doa koulskoude, ha muioc'h da gaout.

Graet ar gourc'hemennou d'ezo. M'en dije lavaret ar genou gwirionez ar galon, malloziou a vije bet, puilh ha paot.

Hag ez ejont da chom en eun ti nevez, brao-flamm, gant arrebeuri nevez-flamm, eul liorzig kempenn a-raok, eun dachennad douar mat a-dreñv. An ti a selle ouz ar mor. Pesketaer e oa Reun. Perc'henn e vag.

O-daou ec'h en em garent. O-daou ec'h en em « renkjont ». Ne voe mui gwelet Reun war ar porz nemet da vare al labour. Ne lakaas mui nemeur e droad war

dreuzou an tavarniou. Ne zistroas ken e benn da sellout ouz ar merc'hed pa dremenent brec'h-ouz-brec'h a-hed ar c'hae. Ne evas ken.

Evit Anna, menel a reas en he zi.

Kastiz an Aotrou Doue a zeuas buan. Ganet e voe d'ezo eur verc'h, eur bloaz goude an eured, deiz evit deiz. Laouenidigez vras e kalon an daou bried yaouank.

A-benn eur pennad, laouenidigez vras er vourc'h. Daoust ma oa trist ar muzellou o konta ar c'heleier :

— Merc'h Reun hag Anna ne vo nemet eun inosantez. Ne glask ket komz. Ne ra van ouz netra. Gwelet hoc'h eus he daoulagad?

Anna, azezet en he liorzig, a luskelle he merc'hodennig.

An daoulagad du a selle, bras-digor, ouz an oabl. Anna a lakae he dremm war hent ar sell, etre an oabl hag an daoulagad. Ne finve ket ar sell. Neuze, lakaat he biz en dournig damserr, hag ober allazig er palvig kuilh. Hogen ne serre ket ar bizied bihan war biz ar vamm. Pa frome ar bugel, e oa hep abeg, evel pa vije bet spontet gant traou dianav.

Anna a vouskane neuze kanaouennou dibaouez, hag he dije karet koll he skiant da veza tostoc'h ouz kalon he c'hrouadurig.

A-benn bloaz e voe ganet eur mab.

Ar wech-mañ ne voe er vourc'h nemet truez. Re a drubuilh a laz an droukc'hoant hag a voug ar warizi.

Ar mab a vije inosant evel e c'hoar.

Reun hag Anna a baouezas a c'henel.

Hag e kendalc'hjont da labourat.

D'e seitek vloaz e krogas ar paotr en eur strep, hag e redas war-lerc'h ar vatez. Antronoz ez eas e dad d'e ambroug da Gemper. C'houec'h miz goude ez eas an tad hag ar vamm da gas o merc'h da Vontroulez.

Reun a varvas trumm eun deiz war ribl an hent, etre e vag hag e di. Gwan e oa pell 'zo e galon, daoust na eve ket ha na vutune ket nemeur. Ne voe ket unan er barrez en deiz-se ha na voe ket glac'haret.

Anna, chomet intañvez a vanas o ren an ti, savet a-raok ar mitizien, kousket war-lerc'h an hini diweza. D'an neb a zo goullo e vuhez, petra a chom nemet beza kadarn ha labourat?

Mervel a reas d'he zri-ugent vloaz, gwenn he bleo, goude beza gwelet an daou inosant o vervel. Ar c'henderv a oa hêr d'he madou a lakaas ober d'ezi eun douaridigez vras, peogwir e oa bet mat evitañ, ha peogwir e oa pinvidik-mor.

ROPARZ HEMON.

# Ar Vugale Fall

*(Kendalc'h)*

## TREDE PENNAD

Alan Kerdiner a oa pignet goude merenn en e gambr, eur vansardenn enk dindan an doenn, troet war-du ar C'hornog, o sellout ouz pleg-mor Morgad ha Beg Kador pelloc'h, bremañ damguzet e morenn bounner ar c'hreistevez hañv. Diwisket gantañ e chupenn, e c'hourvezas war e wele. Eur gelienenn a zeuas da bourmen war e fri. Heja a reas e benn. Neuze e teuas da bourmen war e dal. Astenn a reas e frilien war e zremm, hag e serras e zaoulagad. Ouz o addigeri e spurmantas hirgarrezenn sklaer ar prenestr a-dreuz d'an danvez tano.

Marteze n'eo ket kalz eur sizun e buhez mab-den. Hogen eur sizun ehan-skol en eur vro nevez e-touez tud estrèn a lak etrezoc'h hag ho puhez a ziagent eun islonk displann a badelez. En dervez-mañ hepken ec'h addeue ar menoziou koz dilojet da gemer o lec'h boas en empenn Alan. Nemet ne oant ket o-unan. Ar menoziou, ar skeudennou nevez a c'houlenne ivez degemer. Hag e piltrotent, e-giz beajourien diskennet eus treñ ar serr-noz en eur gêr vras o vont eus eun ostaleri leun-barr d'eun ostaleri leun-chouk o klask herberc'h a zor da zor, habask



dindan ar c'hleuzeuriou-straed o goulou disliv e ruzded ar c'huz-heol.

Evel-se e dad hag e vamm-goz, Rojer hag Erwan hag an Aotrou Skiban ha Renan ha Dina, ha bremañ Miss Parkinton hag ar Yuzevien-se hag ar Svediz hir o divesker hag an daou bastor skos ha perc'hennez an ti-ostizien hag ar vatez luch hag ar vatez kamm. Morgad hag an hañv. An hañvourien hag ar mor. Gwrez an heol ha douar Breiz. Ha c'houez diankounac'haus ar vag a dreuz ar vorlenn hag an hentig-houarn o widila dindan an oabl glasoc'h n'eus ket.

Kaset e oa bet gant e dad da ziskuiza e-kichen ar mor. En e arnodenn fin ar bloaz en doa graet berz. Hogen distroet eus Roazon morlivet, treut e zivoc'h ha divi. Eun amzer gaer en doa bet gant Rojer e Roazon. Kêrbenn Vreiz. Kerkent ha degouezet, gant an treñ eiz eur er gêr reterel dianav, goulennet o doa an daou Vreiz-Izelad an hent davet Palez ar Breujou. Neuze e oant pignet goustad betek an iliz e-kichen kael Liorz Tabor, ha diskennet adarre, dre ar straedou ledan souezus sioul, betek al leurgêr, warni ar savadur-koun heugus. Antronoz ez aent da glask bureoig Breiz Atao en eun ti e ziri kamm horjellus hag e tremenent o arnodenn. Hogen Alan en doa bet berz ha Rojer en doa bet korbell. Rojer a oa chomet eta e Roazon evit daou viz. Eul lizer en doa bet Alan digantañ. Doaniet a-walc'h e oa da genta. En em frealzi a rae dre c'hoari tennis bep abardaez gant eur bagad tud yaouank drant.

Evit ar wech kenta edo Alan pell diouz e gerent, e-unan-penn. En endervez-se ma oa deut, lentik, da azeza e traoñ an daol vras en ti-ostizien, kerkent ha

kaout korbell = être collé à un examen

m'he doe lakaet ar vatez ar pod-soubenn a-gleiz d'ezañ e oa deut Miss Parkinton d'e gaout. Lavaret he doa d'ezañ e oa eun Amerikanez, en eur zegas en e gichen he holl draou da zebri. Neuze he doa displeget d'ezañ istor he buhez penn-da-benn. E pelec'h e oa ganet, ha perak e oa deut amañ. War-dro al levriou e laboure abaoe daou-ugent vloaz. E 1917 e oa deut da Europa war-lerc'h ar soudarded e-giz lenndiourez gant ar Y. M. C. A. Anaout a rae Brest mat-tre, hag ivez Pontanezen. Chom a rae er Y. M. C. A. atao, e Minneapolis bremañ. O nann, ne gare ket ar jistr. Ne eve nemet dour. He zad a oa bet unan eus ar re genta o c'houlenn harlu an alkool. Bep daou vloaz ez ae d'ober eur veaj hir, hevlene e Breiz, daou vloaz 'zo e Mallorca, pevar bloaz 'zo e Japan. Amerikan-rik e oa he zad. He mamm a oa deut eus Iwerzon. Eus Iwerzon, ya. Eus Bro-Ulad. Nann, ne ouie ket an iwerzoneg. Ya, gouzout a rae e oa eur yez heñvel ouz ar brezoneg. Ha klevet en doa Alan biskoaz komz brezoneg? Evel just, peogwir e oa eus Brest. Gouzout a rae ar brezoneg? Ha! Neuze e vije ret d'ezañ mont ganti da bourmen war ar maez evit komz gant ar gouerien. En Amerika ne oa ket evel e Bro-C'hall. An dud ne garent ket kaozeal gant n'eus forz piou. En abeg da se e kare ar C'hallaoued. Penaos ? Ne oa ket Morgad e Bro-C'hall ? Pas muioc'h e Bro-C'hall eget m'emañ Blakie e Bro-Saoz ? Neuze e oa Alan eun tamm Sinn Feiner? Soñjal a ranke e oa Stadou en Amerika brasoc'h eget Bro-C'hall ha Bro-Saoz a-gevret. Marteze e karje ober anaoudegez gant tud an ti?

Heuliet en doa Alan neuze e ambrougerez er salemvoda. Eno e oa bet diskuliet d'an holl e ano, ha penaos e oa « eur paotr yaouank hegarat-tre, hag eur Gall na oa ket eur Gall ». Stardet en doa pep unan e zourn d'ezañ hervez e c'hiz. Daouzek den en holl. Tud a zoare. Deut eno da « laza an amzer », anat e oa.

E-pad ar sizun-se, n'en doa graet Alan nemet mont ha dont, tec'hout diouz Miss Parkinton, emellout an nebeuta me c'helle e divizou hag e c'hoariou ar re all, kerzout dindan an heol tomm-poaz a-hed gwenodenn an tevenn, chom astennet war an traez e disheol eur roc'h, pell a-walc'h diouz engroez an estrenien, leun a gasoni hag a zismegañs ouz an holl, ouz an hañvourien ha tud ar vro, outañ e-unan en abeg d'e vlizidigez ha d'e lentegez. Klasket en doa unan bennak da gomz brezoneg gantañ. Hogen, pesketaerien ha kouerien, petra o dije lavaret d'eur paotrig-kêr dianav, unan hepken e-touez an « divroidi » ? A-wechou, e chome o selaou ouz tud o vrezonega. Lavaret e vije bet o doa yod leiz o genou. A-vec'h ma komprene eur ger.

Strafuilh a oa ennañ, avat. Eun enkrez dreist d'e spered. Gwrez an hañv a rede dre holl. War ar parkeier melen. War ar mor o lufrennaoui. En empenn hag en izili an den yaouank, tro-ha-tro feuls ha dinerz, lirzin ha digalonekaet, o lakaat terzienn ennañ hag anhun e-pad an noz, hag ouz e lezel e-pad an deiz diyoul, abafet ha pounner.

Evel-se e teuas ar sul.

O tont e-barz iliz Kraon d'an oferenn-bred, — n'eo ket en abeg d'an oferenn-bred, hogen en abeg d'ar brezegenn vrezonek, — e welas Alan diou vaouez,

uheloc'h egetañ war-du an aoter, gwisket evel itronezed e-touez ar c'hoefou gwenn. Unan anezo a oa Miss Parkinton. Eur Brotestantez koulskoude, ha ne oa ket eur souez, rak e-lec'h ma oa eun dra bennak da welout ha da glevout e kare mont, hag he c'havet ho pije war lein eun tour-tan pe war eun dumporell e-kichen ar blenier, pe war ar c'hal e-kreiz eur bagad martoloded, pe azezet oc'h ober stamm e kambrdraoñ eun ispisiri hag o tont trumm war-du ennoc'h eus an deñvalijenn, pe e-kichen eur c'hleuz, poupig eur goueriadez war he brec'h, pe e porz eur vereuri o teski goro ar saoud, pe ouz o kervel eus prenestr uhel eun ti annezet gant tud a gave d'eoc'h na anaveze ket. Eben a oa eur plac'h yaouank melen he bleo, ha na spurmanted eus he dremm nemet eur voc'h hepken, hag hi stouet he fenn, juntet he daouarn o pedi, eur skerb c'hloan glas-tener war he diouskoaz, hogos a liou gant he zog feltr daoust ma oa an hañv. Ma teuas e spered Alan e ranke beza unan eus anaoudegeziou nevez Miss Parkinton, ezomm ganti atao kaout unan da warezi dindan hec'h askell, pe kollet he dije hec'h amzer, kammet he galvedigez, mastaret he c'hefridi war an douar, evel eur stlejerez hent-houarn, a dle kaout atao eun dra bennak da stleja ha pa ne vefe nemet ar c'harr-glaou. Evel e oa da c'hortoz, ne dremenas ket pemp munutenn a-raok ma troas Miss Parkinton he fenn da c'houzout petra a c'hoarveze en a-dreñv, hag e kejas he sell gant Alan, hag e reas eun hejadenn-benn hag eur mousc'hoarz d'ezañ, he dije gellet marteze ober siouloc'h ha dianatoc'h en eun iliz. He c'heneilez avat a chome keit-all peuz difinv, heñvel ouz ar skeudennou-se, displann ha dilorc'h, a bed e korn taolennou trizalbennek livourien



an Azginivelez. D'ar gorreou, soubla a reas hogos betek an douar, disgwel e-kreiz ar c'hoefou. Gedal a reas Alan evit gwelout he dremm ma teuje daveti an den oc'h ober ar gest. Hogen d'ar mare-se e voe strafuilh er c'hadoriou hag e voe kuzet outañ d'ar poent rik gant koef heolel eur vaouez koz hag he c'hilpennad-bleo kribet-lufr evel hobregon eur c'houil-dero.

Unan eus ar re genta e voe Alan da vont er-maez pa echuas an oferenn. Hag e vanas o c'hortoz e-tal an nor vihan. An holl, avat, a zeuas er-maez hep d'ezañ gwelout nag an Amerikanez nag he mignonez. Mont a reas en-dro en iliz. Goullo e oa, direnket ar c'heder ha mouget ar c'hantoliou-koar war an aoter digenvez. Er groazenn dehou hepken, edo pevar den en o sav, oc'h arvesti ouz eun daolenn-brenn leun a gizelladuriou koz : Miss Parkinton, an estrenez, eur beleg hag eun aotrou bihanventet gwenn e vleo, en doa gwelet en derc'hent, eur pianoour brudet eus Naoned. Alan a yeas kuit dioustu, spontet gant kement a dud, hag a ziskennas prim-ha-prim betek ar c'hro.

▼

— Fenoz, eme Miss Parkinton, o tont diwezat-tre da verenn, e vo roet eur sonadeg amañ da bemp eur, raktal war-lerc'h ar pred-te, gant an Aotrou Saverny o terc'hel ar piano, hag eur violoñsourez yaouank, an Dimezell Viola Schramek, eun Tchec'hoslovakiadez deut da dremen an hañv e Morgad. Pedet oc'h holl da zont. C'houi zoken a ranko dont, emezi da Alan, peogwir hoc'h eus lavaret d'in e karit ar sonerez.

Pemp eur a oa degouezet. Hogen en ti ne oa nikun, nemet ar vatez o vont-dont er c'hambrou war

laez, hag en traoñ, Alan e-unan-penn er sal-emvoda helmoet ouz eun daol o tamlenn eur romant, eun tammig skuiz ha sec'hedik, poan-benn o sevel d'ezañ, peoc'h pounner ar sul azezet war an holl draou.

Ar c'hloc'hig-tredan a dridas. Kammedou a voe klevet en trepas. An estrenez a gerzas er sal-emvoda, he boest-violoñs ganti, o sellout eeun dirazi gant daoulagad glas-glas souezet.

— N'eus den ebet? emezi e galleg, warnañ eul liou a bell vro.

— N'eus den ebet, eme Alan.

— Pedet oun bet gant Miss Parkinton, eme ar plac'h yaouank. Anaout a rit anezi ?

— Ha c'houi, n'oc'h ket an dimezell a dle c'hoari ar violoñs ?

— Eo.

— Gortozit Miss Parkinton neuze. Ne vo ket pelk.

Hag e gwirionez, d'an ampoent e kleved mouez skiltrus an Amerikanez, o tont a-dreuz al liorz, ar pianoour hag eur vandennad tud a bep yez hag a bep doare war he lerc'h, o safari hag o lakaat grouan an alez da razailhat dindan o zreid.

*(da genderc'hel).*

ROPARZ HEMON.

# War Lein Ar Run

—. « Erwan, « eme ar c'haporal Duchemin, » d'it eo da vont bremañ d'an toull-ged. »

Sevel a ra ar soudard, plega e ballenn hag e lienenn-delt war ar bazenn-denna, kemer e fuzuilh hag en hent d'ober e ziou eurvez ged. Daou soudard yaouank all a zo en toull gant ar c'haporal Berrou, eur paotr melegan a vro Gerne. Kemer lec'h unan anezo a ra Erwan ha bremañ chom en e sav dirak ar c'hleuz disac'hus.

Seier douar a zo war al lein, greunadennou a bep seurt a-dreñv d'ezo, prest da veza stlapet. Hogen ken merglet int ma n'eo ket asur e tarzfe unan war ziou. Falla toull-ged ar c'hornad ez eo hemañ. Kerkent ha ma saver ar penn betek al lez anezañ e vezer gwelet diouz toull-ged an tokarnou plat, hanter kant metr bennak en araok, eun tammig war gleiz. Daou zen a zo bet gloazet amañ en deiziou tremenet hag al letanant Davré a zo bet toullet d'ezañ klipenn e dokarn gant eun tenn fuzuilh. Sede perak e ranker chom peuz difiñv, e-tal ar c'hleuz dizudi. hep gellout, e gwirionez, evesaat e doare ebet ouz an enebour.

Mont a ra an amzer e-biou a gammedou gorrek... gorrek, eun druez!

Eur sizun 'zo m'eo deut Erwan en-dro d'e gompagnunez. Pa ziskennas ar rejimant diouz an dorgenn 287, e miz mezeven, en doe Erwan eur boan iskis o kerzout da heul ar re all betek koad « Bethelainville ». Soliou e dreid a oa deut da wiri. Eur pez hesked a goeñve an eil hag egile. Kanolierien vadelezus, o vont e-biou d'ezañ, p'edo azezet e foz an hent bras hep gallout mont ken, o doa e savet war gilhorou eur pez kanol hag evelse e tiraezas e gompagnunez er geriadenn ma tleent tremen an noz enni.

Dre e gousk, penn da benn d'an nozvez, e kredas d'ezañ pellaat dibaouez gant e soliou eur bern enveziou kouevr loskus obuziou 75.

Antronoz, daoust d'e derzienn, e savas gant ar re all en tumporellou-dre-dan hag e teuas da ziskuiza en eur vourc'h vihan e-kichen « Revigny ». Eno e tigoras d'ezañ mezeg ar bataillon e heskedi. Daou zervez goude, e « Bar-le-Duc », e save Erwan en treñ gant eur bagad gloazidi a zeue eus glann dehou ar « Meuse ». Kaset e voent betek klañvdi ker « Meaux », hag eno e huñvreas pemp sizun e levenez eur gwir wele, an dilhad dilaou ha mouez flour ar c'hlañvdiourezed. Petra e voe an diou pe deir wall-abadenn a rankas gouzañv gant e dreid, etre daouarn ar surjian e-keñver ar peoc'h ma neue ennañ ahendall! Deut ar pare d'ezañ e voe kaset da dremen dek dervez d'ar gêr. Buan-buan avat e steuzias an amzer wenvidik-se. Pa zistroas d'e gompagnunez, war-dro Hanter-Eost, edo atao e rejimant war c'hlann gleiz ar « Meuse ». Degemeret hegarat e voe Erwan gant ar serjant fourer. Rei a reas d'ezañ da anaout, avat, chom hep beza e gortoz da adkavout e lec'h a reder.



N'en doa ket kredet, (na soñjet zoken marteze, ar paour kaez paotr!) skriva d'e gabiten epad m'edo en ospital. Feuket-krenn e oa bet an ofiser, barnet Erwan gantañ, evit mat, d'eun den diseven ma ne dalveze ket ar boan emellout outañ. Netra d'ober ken nemet mont d'e skouadenn.

Mont a reas. Ar c'haporal Duchemin, oad awalc'h d'ezañ da veza tad Erwan, a glaskas frealzi eun tamm e gerseenn. Chañs en doa bet, emezañ, da veza er goudor e-keit ha m'o doa bet da zizarbenn eun argadenn daer gant dourennou-leski. E-leiz a dud oa bet lazet pe wall c'hloazet. Goude ar c'hroaziou prenn, kroaziou brezel oa bet darnaouet niverus. Eus hini Erwan. gwir eo. n'oa kelou ebet.

— « Gwell eo d'it, klevout a rez, » eme ar c'haporal taer, en eur echui, « beza yac'h ha digroaz, bugel sot ma 'z out! »

— « War a glevan, » eme Erwan c'houero, ar c'habiten Renaud en deus bet e hini en abeg d'e vleniadenn ampart a-dreuz dismantrou « Esnes. » Bet em eus va lod koulskoude en taol-micher-se. ma 'm eus soñj mat! »

— « Petra 'fell d'it, va faotr kaez! » eme ar c'haporal en eur heja e zioukoaz. « Evelse emañ dalc'hmat kont gant an traou. Gra da damm labour gwella ma c'helli ha goulenn ma teuio ar brezel d'e benn dizale ha ni d'ar ger divac'hagn. Furoc'h eo eget soñjal e kroaziou, pe brenn pe arem e vent! »

An amzer m'edo reder a zo evit Erwan bremañ evel

eun doare baradoz kollet. Disoñjet en deus an euriou du e krabanou ar spont. Kounaat a ra nemetken e veze lezet eur wech ar mare da gousket e walc'h. Amañ, war ar run 304, e teuer da heja e skoaz d'ezañ bep div eur evit mont d'an toull-ged. En nozvez kenta eo bet tapet gant ar serjant Rivet o voredi war ar bazeanndenna. Gourdrouzet eo bet. N'eus toull ebet da vont er goudor. Klasket en deus Erwan, en dervez kenta, ober unan er c'hleuz gant e bal-harnez. Ken dispac'het eo bet lein ar run gant ar ganoliadeg ma tisac'h an douar adal ma vez toullet dindanañ. Netra d'ober nemet kousket e strad ar foz dindan... lagad yen ar stered. An euriou deiz a ya e-biou, beuzet en heol bero. Araok dek eur e vez peurliesa goullo ar bidoniou hag e losker betek serr-noz e tan ar sec'hed, ar c'houezenn o pizenna war ar c'hroc'hen, en eur foz gwall heñvel ouz eun toull-bez.

Soñjou poanius a widil evel naered e penn Erwan. Mervel pe veva? Amañ eo gwall-c'houero an eil hag egile. Eun tammig frealz a zeu d'ezañ awechou diwar lenn « War Roudou Jezuz-Krist. » Bet en deus al levr-se digant eur plac'h yaouank eus e vro e der-c'hent an deiz ma teuas en-dro d'an talbenn. Pa zeu war wel d'e zaoulagad an dremm lirzin ha karadek, e vez dare e galon da ranna gant an dic'hoanag. Re uhel evitañ pal ar santelez kinniget d'ar venec'h; ne deo-heñ nemet eur paour kaez bugel dinerzet, stag ouz karantez ar bed-mañ, ha pa ve gourvezet, evel eur c'horf maro, war an douar kras, e lienenndelt sachet war e zremm. Eun endervez penn-da-benn e huanado e toull e skouarn, evel diskan dalc'hus e alfo, komzou ar Skritur Sakr:

« Garm a zo bet klevet e Rama, hirvoudou, skuilh-



daerou ha klemmou bras : Rachel o ouela d'he bugale, hep fellout d'ezi beza dizoaniet, abalamour n'emaint mui! »

Heñ kennebeut n'emañ mui. N'eus e gwirionez anezañ nemet eun tamm peñse kollet war vor an digenvez.

— « Daoust ha peoc'h a vo hizio gant ar bombezennou askellek? » eme Erwan ouz ar c'haporal Berrou, goude chomet sioul eur pennad.

— « N'eo ket aes gouzout, » eme egile, en eur dana e gorn butun. » Da bep eur, deiz ha noz, e c'hell kregi eur froudenn enno. N'eus bet barrad ebet abaoe ar beure-mañ. Dizale moarvat... »

— « Na kasaus eo al loustoni-se! » eme Eosten, ar soudard all, en eur voustra eur meudad butun groz e palv e zourn, d'ober anezañ eur voullig da chaokat. « Gwelet e vezont o sevel en eur drantella ha pa stagont da ziskenn, en eur fraoñval, e kreder, bep gwech, emaint erru eeun warnoc'h! »

— « Epad an abadenn o deus roet d'imp dec'h d'abardaez » eme Erwan, « n'em eus graet nemet mont diouz eur penn eus hor foz d'egile. Droug ennoun, abenn eur pennad, o welout e fazien peurliesa hag e tereden d'an tu ma teue ar vombezenn da darza, ez oun aet da c'hourvez e-tal eun harz-tarzadou, va fallenn en-dro d'in... Ha netra diouz hon tu-ni da enebi ouz ar bombezennou-se! Atao hevelep tra! »

Ger ebet ken. Moged ar c'herniel butun a sav hag a deuz goustadik. A vare da vare e tuf Eosten e-harz e dreid. Ar munutennou, sioul ha disliv, a gouez e puñs an tremenet. Sell! lavaret e ve eur strakadenn ma 'z int, a-benn bremañ, boas outi. An tri fenn a sav war-

du an oabl. Ya, eur vombezenn askellet eo. Kornigellat a ra en eur sevel, da ziskenn dizale gant he fraoñvadenn hegasus. Tarzet eo adreñv d'ar foz difenn. Eun eil, eun drede a bigos an douar, a-gleiz hag a-zehou d'an toull-ged.

— « Ni eo, 'm eus aon, » eme ar c'haporal, « a glaskont en dro-mañ, koz gagnou ma 'z int! »

Tostoc'h-tost outo, e gwirionez, e sko an tarzadennou. Sellou ar c'haporal hag Eosten a heuilh bremañ pep bombezenn penn-da-benn, gant eun tamm enkrez. Erwan avat, hegaset, a zo aet da azeza, harp e gein ouz ar c'hleuz araok, hag a gendalc'h da vutuni, damgloz e valvennou war e zaoulagad. Sell 'ta! petra 'c'hoari gant an daou all? Skampa a reont en eur lavarout :

— « Emañ warnomp! Emañ warnomp! »

— « Da sutal! » eme Erwan. « Ne finvan ket! »

Ha dioustu koulskoude, poulzet gant n'oar dare pe nerz a-ziabarz e sav trumm diwar ar bazenn. Tri. pevar c'hammed marteze en deus graet war lerc'h an daou all, pa zeu eur barrad avel yud d'e eilpenni ouz an harz-tarzadou tosta, dindan eur gwiskad krogailh ha douar...

Lakaet eo bet en e sav gant an daou all, deut buan war o c'hiz. Heja a ra an uloc'h diwar e zilhad. Koaget eo e dokarn war e gilpenn. N'eo ket gloazet avat. Kerse gantañ. Eun tamm gouli en dije digoret adarre dirazañ hent an ospital!

Sellout a reont bremañ ouz an toull ged. Steuziet ar moged. Skrija a reont. Kouezet eo ar vombezenn a-blomm war al lez anezañ, el lec'h end-eeun m'edo bremaik harpet penn Erwan. Ma ne vije ket aet da heul an daou all, evel m'eo bet tost d'ezañ ober, e



vije bet dibennet gant an taol, tokarn hag all.

— « Ac'hanta ! » eme ar serjant Rivet. deredet d'an trouz. « Darbet eo bet d'it, war a welan. Kae da ziskuiza eur pennad er foz difenn. Dont a ri da c'houde da echui da ziv eur. »

Hag e pella Erwan a-gevret gantañ, trellet e zaoulagad, e ziskouarn o voudal en e benn, hogen dibistig-krenn ahendall, siouaz d'ezañ!

ABEOZEN.

# Nominoe-oe !

PENNAD

*Leur-gèr Redon, gant ostaliriou tro-dro.*

AN ARCHER

Maouez, maouez, da belec'h emaoc'h o vont gant ho tañvad?

NAIG

Da belec'h, den mat? D'ar foar, evel just.

AN ARCHER

Ne vo ket foar hizio.

NAIG

Eo, foar an deñved a zo.

AN ARCHER

Ne vo ket foar hizio.

NAIG

Biskoaz kement all! Petra zo nevez?

*Yann o tont dre an tu all gant e vuoc'h. An Archer a ra tro.*



EUR PAOUR, *en eur c'harr bihan, staget outañ eur c'hi.*

Truez ouz eur paour kaez den, mac'hagnet ha dall.
Ha Doue ho pennigo er bed all.

NAIG, *d'ar paour.*

Dal! gwenneg ar chañs araok ober foar.

AR PAOUR

Doue ho paeo, itron vat,
Ha chañs d'eoc'h da werza ker ho tañvad.

AN ARCHER, *d'eur c'houer.*

Da belec'h emaoc'h o vont gant ho puoc'h?

YANN

D'ar foar.

AN ARCHER

N'eus ket foar hizio.

YANN

Foar 'vo sur, p'emañ an deiz.

NAIG

P'emañ an deiz.

AN ARCHER

Ne vo ket foar hizio.

YANN

C'houi 'lavar traou, 'vat! N'eo ket loened a vanko bremaik war ar blasenn.

AN ARCHER

Na saout, na tra! Ne vo ket foar, hizio.

*Kouerien war an tu all. An archer a red daveto.*

AR PAOUR

Truez, va breudeur gristen,
Ha roit d'ar paour an aluzen.

YANN, *d'ar gouerien.*

O! degouezet oc'h ivez?

YOUENN

Degouezet omp. Pe briz ez a al loened?

AN ARCHER

Priz ebet: ne vo ket foar hizio.

YOUENN *a c'hoarz.*

Hizio emañ foar vras ar c'hezeg, ha me bari ganeoc'h e vo gwerzet va ebeul, araok eun eur amañ.

AN ARCHER

Pa lavaran d'eoc'h ne vo ket foar. Na kezeg na tra!

YOUENN

Perak 'ta?

*Tud en tu all.*

YANN, *d'ar paour.*

Dal! gwenneg ar chañs evit va buoc'h.

AR PAOUR

Doue ho paeo, va den mat, evit hoc'h aluzen,
Hag a rabato d'eoc'h eur pennad penijenn.

*Eur goueriadez gant eur banerad viou.*

MADALEN

Ouf! na pegen tomm eo!



AN ARCHER

Ha c'houi, maouez?

MADALEN

Eun diner ar vi.

AN ARCHER

Na diner, na vi. Ne vo ket marc'had.

MADALEN

Marc'had a vez atao da zeiz ar foar.

AN ARCHER

Ne vo ket foar hizio.

MADALEN

Chesus, ma Doue! Ne vo ket foar? Koulskoude... *Sellout a ra ouz an niver bras a dud deut d'ar foar.*

AN ARCHER

It en-dro gant ho viou.

MADALEN, *o sec'hi an dour-c'houez ouz he zal.*

Setu 'ta.

AN ARCHER

Ya, tomm eo.

MADALEN

Tomm? tomm? Pounner eo va fanerad. Viou nao yar o tozvi bemdez epad eiz deiz. *An archer en deus troet kein. Yann a ro gwenneg ar chañs d'ar paour.* D'ar gêr ez in pa vo goullo va faner.

AR PAOUR

Truez, va breudeur gristen,
Ouz eur paour kaez den

Ne welo biken
Eur berad sklerijenn.

*An holl a ro d'ezañ gwenneg ar chañs.*

Bennoz Doue d'eoc'h holl,
N'ho po na keuz na koll.

NAIG

Dal! eur gwenneg c'hoaz evit ma vo foar.

AR PAOUR

Doue ho paeo! En ano an Tad, ar Mab hag ar Spered Santel...

*Lavarout a ra eur bedenn.*

NAIG

Foar vo.

HOLL

Foar vo.

MADALEN

Ha marc'had.

FANCH, *o tont gant e bemoc'h*

N'eo ket digor c'hoaz ar foar ?

AN ARCHER

Ha c'houi, da belec'h emaoc'h o vont ?

FANCH

D'ar foar.

*Eur bern tud o tont.*

AN ARCHER, *kollet eo gantañ e benn.*

Ha c'houi ? ha te ? ha c'houi ? ha te ? ha te ? ha te ?...



HOLL, *taer*

D'ar foar.

AN ARCHER

Pa ne vo ket...

MADALEN

Ne vo ket foar ! Ne vo ket foar ! Setu aze eur ganaouenn !

HOLL

Setu aze eur ganaouenn !

MADALEN

Perak ne vo ket ?

HOLL

Perak ne vo ket ?

AN ARCHER

Abalamour... Selaouit...

MADALEN, *o tiskouez an archer.*

Hennez 'zo mezo pe diskiant.

AN ARCHER

O ! O ! Hoc'h ano ? maouez.

HOLL

Ne vo ket foar ?

AN ARCHER

Nann ! nann ! nann ! nann! *Da Vadalen :* Hoc'h ano maouez.

MADALEN

Da sutal !

AN ARCHER

O ! o ! o !

AR GOUERIEN

A ! a ! a !

AN ARCHER

Amañ ! amañ ! Sikour !

*Archerien, pep a skourjez ganto a zegouez.*

MESTR AN ARCHERIEN

Petra 'zo ?

AN ARCHER

Darbet eo bet d'in...

HOLL

Foar vo.

MESTR AN ARCHERIEN

Ne vo ket.

AN ARCHER

A ! a ! a !

HOLL

Perak ?

MESTR AN ARCHERIEN

Urz an Aotrou Maer. *An archerien a denn tennou gant o skourjez. Eun tabouliner a zegouez war al leur, en eur skei war groc'hen e daboulin ; tenna 'ra eur skritell diouz e sac'h.*

AN TABOULINER

Selaouit hag e klevot. *Lenn a ra.* A-berz an Aotrou Maer, ne vo hizio na foar na marc'had : na marc'had kezeg, na marc'had saoud, na marc'had moc'h, na marc'had yer, na marc'had viou...

MADALEN

Brao emaoun ganti.

NAIG

Ha me 'ta !



MESTR AN ARCHERIEN

Peoc'h d'an dud. *Strakal a ra e skourjez.*

AN TABOULINER

Na marc'had viou, na marc'had amann, na marc'had pesked... *Klask a ra eur skritell all en e sac'h.*

YANN

Evit staga petra, neuze, emañ hennez o sanka peuliou en douar ?

EUR C'HALVEZ

Eur volz-enor emaoun o sevel.

YANN

Eur volz-enor ? En enor da biou ?

AR C'HALVEZ

Aes eo gouzout ne vo ket savet evit ar saoud... *Pemoc'h Fanch a ya dre zindan...* nag evit ar moc'h. Si 'ta ! si 'ta! pemoc'h fall. *Ar gouerien a c'hoarz...* mes en enor da Nominoe.

HOLL

Nominoe? Piou hennez, Nominoe?

*Merc'hed yaouank gant boutegadou bleuniou ha briadou-brulu a dreuz al leur ; kana a reont.*

YOUENN

Koll amzer !

YANN

Koll arc'hant !

MADALEN

Petra 'rin-me gant va viou ? Pask a zo tremenet.

FANCH

Va gwiz, er mintin-mañ, he deus bet korfad brenn. Eun tamm brao a goll evidounn !

AR PAOUR

Truez, va breudeur, ouz ar paour
N'en deus nag arc'hant nag aour,
N'en deus na kar
Na par,
Na diner nag aoz
Evit tremen an noz.

*Den ne daol evez ennañ. Ar paour en em denn.*

HOLL, *taer*

Foar vo.

MESTR AN ARCHERIEN

Peoc'h vo?

MADALEN

Ma kred d'eoc'h e tougin en-dro, d'ar gêr, ar viou o deus dozvet nao yar epad eiz deiz? Me 'zo kustum da vont war droad, o !

MESTR AN ARCHERIEN

Degasit ar viou-se amañ.

MADALEN

Eun diner ar vi.

MESTR AN ARCHERIEN

Gwelet 'vo goude.

MADALEN

Ola ! ola ! roit d'in va viou en-dro.



AN TABOULINER, *kavet gantañ e skritell.*

Hag an holl dud a zeuio d'ar foar, gwazed ha merc'hed, yaouank ha koz, a ranko chom war blasenn Redon da ober degemer da Nominoe... *Ne wel ket gwall sklaer ; eunna 'ra e lunedou. An dud a glask en em denna.*

FANCH, *d'e wiz*

Si 'ta !

NAIG, *d'he dañvadez*

Deomp d'ar gêr, mennig.

YANN, *d'e vuoc'h*

C'houst !

YOUENN, *d'e ebeul*

Heï !

MADALEN

Roit d'in va viou.

MESTR AN ARCHERIEN, *d'ar gouerien.*

Bouzar oc'h? N'eus ket lavaret d'eoc'h chom? *D'an archerien.* Stankit an hentou. *An archerien a sent.*

MADALEN

Roit d'in va viou.

AN ARCHER, *da Vadalen*

Da sutal !

AN TABOULINER, *o kenderc'hel*

Ha kement loen, kement lur amann, kement vi, degaset d'ar foar ha d'ar marc'had, a vo dalc'het e Redon betek ar c'huz-heol, enkas o defe naon soudarded Nominoe.

Graet e Ti-Kêr Redon, d'an 30 a vezeven 845.

Dre urz an Aotrou Maer e stagan ar skritell ouz an ostaleri. D'an dud d'ober anaoudegez gantañ penn-da-benn. Ker e kousto d'an neb a saotro pe a rogo anezañ.

FANCH

Bandenn voc'h!

MADALEN

Paeet e vo va viou, ha paeet ker.

AN ARCHER

Bezit dichal.

YANN

Va buoc'h he deus gwall gleñved.

MADALEN

Va viou-me a zo poñsined enno.

NAIG

Va dañvadez a zo treut-gagn dindan he gloan.

YOUENN

Va ebeul a zo gant ar morm.

FANCH

Va gwiz a zo lor.

MESTR AN ARCHERIEN, *d'an archerien*

Stagit al loened adreñv an ostaleriou.

YANN

Pa soñjan em eus, hizio, foenn da charreat!

NAIG

Ha me, dilhad fank da brada!



MADALEN

Ha me 'm eus bronn da rei d'am mabig!

EUN ARCHER

O! o! maouez, te zo plac'h yaouank koz.

MADALEN, *droug enni.*

Hag ez oun hag e chomin.

MESTR AN ARCHERIEN, *d'an archer kenta.*

Skrivit, archer: dek diner amand d'ar vaouez.

AN ARCHER, *laouen.*

Hoc'h ano? itron.

JAKEZ RIOU.

# Kulhwch hag Olwen

(*Kendalc'h*)

E KASTELL AR RAMZ

Kerzout a reas-hi war-du he lojeiz hag an enklaskerien ha sevel ha mont d'he heul d'ar c'hastell. Laza a rejont an nao forzier a oa war an nao dor hep ma youc'has eun unan hag an nao c'hi kolveg hep ma wic'has hini anezo ha mont warraok betek ar sal vras.

— « Salud d'it, « emezo », Yspaddaden Penkawr, a-berz Doue hag an dud. »

— « Na c'houi, pe evit tra oc'h deut ? »

— « Deut omp da c'houlenn Olwen, da verc'h, evit Kulhwch, mab Kilydd, mab ar priñs Kelyddon. »

— « Pelec'h emañ eta va c'hoz vevelien ha va gwizien daonet ? Savit ar ferc'hier dindan va zioùabrant a zo diskennet war va daoulagad ma welin danvez va mabeg. »

Hag a voe graet.

— « Deuit amañ warc'hoaz hag ho pezo respont. »



AN TRI MAEN-BANN.

Sevel da vont er-maez a rejont. Hag Yspaddaden Penkawr ha tapout krog en unan eus an tri maen-bann (2) a oa war hed e zourn hag hen stlepel war o lerc'h. Hen reseo a reas Bedwyr ha banna d'e dro ma treantas Yspaddaden Penkawr eeun e krogen e c'hlin.

— « Mabeg milliget ha kriz », emezañ, « diaes e vo d'in hiviziken kerzout, pouez-krec'h warnoun; evel flemmadenn ar vouienn am gloazas an houarn kontammet-se. Ra vezo milliget ar gov hen aozas hag an anneo ma voe aozet warnañ, ken flemmus eo ! »

Loja a rejont en nozvez-se e ti Custennin, ar mesaer. Antronoz, ez pompus, kempennet ganto o bleo gant eur grib uhelbriz, e teujont d'ar c'hastell ha mont tre er sal vras.

— « Yspaddaden Penkawr », emezo, « ro d'imp da verc'h, en eskemm eus an argourou hag ar gwiriou-troka d'it ha d'he diou garez. Ha mar ne roez ket da varo eo a gavi en abeg d'ezi. »

— « He feder mamm-guñv hag he fevar zad-kuñv a zo c'hoaz beo. Ret eo d'in goulenn ali diganto. »

— « Gra se, » emezo. « Deomp d'hor pred. »

E-keit ha ma savent e kemeras Yspaddaden Penkawr an eil maen-bann a oa stok ouz e zourn hag hen stlepel war o lerc'h. Menw, mab Teirgwaedd

---

(2) Al *llechwaew*, maen-bann, a zo eun arm ragistorel. Kollet oa ster ar ger en amzer an hini a lakaas dre skrid danevell Kulhwch peogwir e komz izeloc'h ar ramz eus an houarn kontammet m'eo bet gloazet gantañ.

hen resevas hag hen bannas endro ma tizas Yspaddaden e kreiz e vrennid kement ma treuzas ar c'hein.

— « Mabeg milliget ha kriz » emezañ, « evel ma tanta ar gelaouenn-varc'h am gloazas an houarn kalet-se. Bezet milliget ar fornigell ma voe teuzet enni hag ar gov hen aozas, ken flemmus eo. Pa 'z in ouz krec'h e vo diwar vremañ ar berr-alan warnoun, poan gof ha kalonask. »

Mont a rejont d'o boued ha dont en trede dervez d'al lez, ha lavarout ouz Yspaddaden Penkawr:

— « Na zared mui pelloc'h ouzimp nemet da varo a glaskfes. »

— « Pelec'h emañ va mevelien ? Savit ferc'hier va zioualbrant a zo kouezet war va daoulagad ma c'hellin sellout ouz danvez va mab-kaer. »

Sevel a rejont hag e-keit ha ma savent e kemeras Yspaddaden an trede maen-bann kontammet hag hen stlepel war o lerc'h. Kulhwch hen resevas hag hen stlapas en-dro, tre ma c'hellas. Tizout Yspaddaden a reas e-kreiz mab e lagad ma 'z eas an dared er-maez dre ar c'hilpenn.

— « Mabeg milliget ha kriz, keit hag am dalc'hor e buhez e vo diaes d'am daoulagad pa gerzin a-eneb d'ar gwent : divera a raint. Bez' e vo poan-benn ha bad warnoun, da bep loar nevez. Bezet milliget ar fornigell ma voe prientet enni. Evel ma tanta eur c'hi kounnaret ez eo heñvel d'in gloaz an houarn kontammet-mañ. »

Mont a rejont d'o boued. Antronoz e teujont d'al lez hag i ha lavarout :



— « Na zared mui ouzimp pelloc'h. N'eus deut d'it nemet gloaz, poan ha merzerinti ha gwasoc'h c'hoaz a zeuio mar fell d'it. Ro d'imp da verc'h, mar ne roez ket, da varo az pezo abalamour d'ezi. »

— « Pelec'h emañ an hini a zo o c'houlenn va merc'h-me ? Deus amañ ma rin anaoudegez ganit. »

Eur gador a voe lakaet d'ezañ keñver-ha-keñver gant Yspaddaden.

AN DAEOU.

— « Ha te eo » eme Yspaddaden Penkawr, « a c'houlenn va merc'h-me ?

— « Me eo », eme Gulhwch.

— « Da c'her a c'houlennan diganit na ri nemet ez leal ouzin. P'am bo bet a verkin d'it te az po va merc'h. »

— « Hag ez pezo ez laouen », eme Gulhwch. « Merk a vennez ! »

— « Merkin », emezañ. « Ha gwelout a rez-te ar run meur ahont ? »

— « Gwelan. »

— « Fellout a ra d'in e vefe difraostet an tamm douar-se ha losket an holl wriziou war c'horre an tir evit ma talvezo d'ezañ da deil; aret hag hadet en hevelep deiz, hag aozo ar greun ennañ a-benn eun derveziad. Eus ar gwiniz-se e fell d'in e vefe boued ha died mesket evit banvez da eured gant va merc'h-me. Ha kement-se holl a vennan ma vefe graet en eun dervez. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a-se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket. A c'hounideg da c'hounit ha da gempenn an douar-se, ken strouezek eo, n'eus nemet Amaethon mab Don. Ne zeuio ket ganit a-youl vat hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : Govannon mab Don da zont e penn an ero evit dieubi an houarn. Ne ra labour a-c'hrad vat nemet evit eur gwir roue. N'helli ket e redia. »

— « Aes eo d'in kement-se. »

— « Ha pa dizfes-te kement-se eun dra ' zo na dizi ket : daou ejen Gwlwlyd Wineu, e-giz koublad, da arat kalonek an douar strouezek-se. N'o roio ket dre gaer ha n'helli ket e redia. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se, eun dra ' zo na dizi ket : fellout a ra d'in, da goublad, Melyn Gwanwyn hag an ejen Brych. »

— « Aes eo d'in tizout kaout-se. »

— « Ha pa dizfes se eun dra 'zo na dizi ket : An daou ejen gornek, m'emañ unan anezo en tu-mañ d'ar menez begek-hont hag egile en tu-all, hag o degas a-gevret ouz an hevelep alar. Setu i : Mynnyaw ha Peibaw, troet en oc'hen gant Doue en abeg d'o fec'hed. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se, eun dra ' zo na dizi ket. Ha gwelout a rez an douar ruz gounezet-hont ? »



— « Gwelan. »

— « Pa zegouezis evit ar wech kenta gant mamm ar plac'h yaouank-mañ, e voe hadet eno triouec'h poezellad lin. Na du na gwenn n'eus savet betek-hen ac'hane. Ar muzul a zo c'hoaz ganin. Ar greun-se a fell d'in kaout da hada en douar nevez-hont ma raio al lin-se ar c'houzougenn wenn en-dro da benn va merc'h da zeiz da eured-te. »

— « Aes d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra ' zo na dizi ket : mel a vo c'houekoc'h nao gwech eget mel ar c'henthed, hep na koc'hion na gwenan ennañ, a fell d'in da vresa died ar banvez. »

— « Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ma 'c'h eus se eun dra ' zo n'az po ket : kib Llwyr mab Llwyryon ma 'z eus *pennllat* (3) enni. N'eus lestr ebet nemeti a zalc'hfe an died kreñv-se. Ne 'z po ket ar gib a-c'hrad vat ha n'helli ket e redia. »

— « Aes eo d'in tizout kaout kement-se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kement-se eun dra ' zo na dizi ket : Paner Gwyddneu Garanhir. Ha pa zeufe ar bed a-bez dre deir gwech nao den, ar boued a venno pep unan a gavfe enni. Fellout a ra d'in

(3) Ster ar ger *pennllat* n'eo ket diarvar. Talvezout a ra kement ha « mad dreist ». E c'hellfe beza ivez eur muzul anezañ pevar warn-ugent poezellad.

kaout va boued diouti an noz ma kousko va merc'h ganit. Ne roio ket ar baner a-youl vat da nikun hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in tizout kaout kement-se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout kement-se eun dra ' zo na dizi ket : Korn Gwlgawt Gogodin da ziskenn d'imp da eva en nozvez-se. Ne roio ket ar c'horn a-c'hrad vat ha ne c'helli ket e redia. »

— « Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo na dizi ket. Telenn Teirtu d'hon dudia en noz-se. Pa vez da gant eun den bennak e c'hoari diouti he-unan. Pa venner e tavfe, e tav. Ne roio ket an delenn dre gaer hag e redia n'helli ket. »

p. 46

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra ' zo na dizi ket : Kaoter Diwrnach ar Gouezel, merour Odgar, mab Aedd, roue Iwerzon, da virvi boued da eured. »

— « Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo n'az pezo ket : Ret eo d'in gwalc'hi va fenn ha lemel va baro. Skilf Ysgythyrwynn Penbeidd a fell d'in d'am aotenni. Ne dalvezo tamm ebet d'in avat nemet ez veo e vefe tennet diouz e benn. »

— « Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »



— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo na dizi ket : N'eus den ebet d'hen tenna nemet Odgar, mab Aedd, roue Iwerzon. »

— « Aes eo d'in kaout se. »

— « Ha pa dizfes kaout se, eun dra ' zo n'az po ket : ne fiziin e neb da ziwall ar skilf nemet e Kado eus Prydein. Tri ugent *cantref* Prydein a zo en e gerz. Ne zeuio ket dre gaer diouz e rouantelez hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra ' zo na dizi ket : Ret eo astenn va bleo d'am aotenni. Ne soublint ket mar ne gaver gwad ar sorserez Gorddu, merc'h ar sorserez Gorwenn eus Pennant Govut war arzou an Ifern. »

— Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout kement-se eun dra ' zo n'az po ket : ne fell ket d'in eus ar gwad nemet ez tomm hen pefe. N'eus lestr ebet a virfe gwrez an died a zinaouer ennañ nemet boutailhou Gwiddolyn Gorr. Mirout a raint ar wrez enno, ha pa skuilhfer an died e-barz, er reter, betek ma teufer d'ar c'hornog. N'o roio ket dre gaer hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo na dizi ket : lod a c'hoanta kaout laez livriz. N'emañ ket em soñj kaout laez livriz da bep-unan nemet boutailhou Rinnon Rin Barnawt am befe ma ne zeu

died ebet enno da veza sur. N'o roio ket a-c'hrad vat hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in tizout kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo na dizi ket : n'eus er bed krib na gweltre ma c'hallfer kempenn ganto va bleo, ker stank int, nemet ar grib hag ar weltre a zo etre diouskouarn Twrch Trwyth, mab ar priñs Taredd. N'o roio ket dre gaer hag o redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in kaout se, daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo n'az po ket : n'hemolc'hor Twrch Trwyth nemet gant Drutwyn, ki bihan Greit, mab Eri e ve. »

— "Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket."

— "Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : N'eus er bed roll a zalc'hfe warnañ nemet roll Kwrs Kant Ewin."

— "Aes eo d'in tizout kaout se, daoust ma kred d'it ne vo ket."

— "Ha pa dizfes kaout se eun dra 'zo na dizi ket : n'eus kelc'henn ebet da zerc'hel war ar roll nemet hini Kanhastyr Kanlaw."

— "Aes eo d'in tizout kaout se, daoust ma kred d'it ne vo ket."

— "Ha pa dizfes kaout se, eun dra 'zo na dizi ket : chadenn Kilydd Kanhastyr da staga ar galc'henn ouz ar roll."



— « Aes eo d'in tizout kaout se daoust ma kred d'il ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se, eun dra ' zo na dizi ket : N'eus hemolc'her ebet da jibouezat gant ar c'hi-se nemet Mabon mab Modron a voe kemeret d'e drede nozvez diouz e vamm. N'ouzer pelec'h emañ na pe veo pe varo eo. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra ' zo na dizi ket : Gwynn Mygdwn, marc'h Gweddw, ken herrek hag an donn, da hemolc'hi an Twrch Trwyth dindan Vabon. N'e roio ket dre gaer hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in kaout se, daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra ' zo na dizi ket : ne gavor morse Mabon, peogwir n'ouzer pe du emañ, ken na vo kavet Eidoel, mab Aer, e gar penna. Rak aner eo e glask a-hend-all. Kenderv eo hennez d'ezañ. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se, eun dra ' zo na dizi ket : Garselit ar Gouezel : pennhemolc'her Iwerzon eo. N'hemolc'hor ket an Twrch Trwyth hepzañ. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra ' zo na dizi ket kaout : eur roll aozet gant baro Dillus

Varvawc. N'eus nemetañ da zerc'hel war zaou golen ki [Gast Rymi]. Ha ne vo graet berz gantañ nemet ez veo hen tennor diouz e varo gant eun durkez prenn. Ne lezo ket ober kement se d'ezañ keit ha ma vevo hag ez varo ne dalvezo da netra, rak torrus e ve. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra 'zo na dizi ket. N'eus hemolc'her ebet da zerc'hel war an daou golen ki nemet Kynedyr Wyllt, mab Hettwn Glavyrawc. Gouesoc'h eo nao gwech eget ar gouesa loen gouez er menez. N'az po hennez biken na va merc'h kennebeut. »

— Aes eo d'in kaout se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra 'zo na dizi ket : n'hemolc'hor an Twrch Trwyth ken na vo bet Gwynn mab Nudd ma lakaas Doue ennañ nerz diaouled Annwvyn gant aon na gasfent da get ar bed-mañ. Ne vo ket lezet da vont ac'hano. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se, eun dra ' zo na dizi ket : N'eus marc'h ebet da c'hallout dougen Gwynn war hemolc'h an Twrch Trwyth nemet Du, marc'h Moro Oerveddawc. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : betek ma teuio Gilennhin roue Bro



C'hall n'hemolc'hor biken an Twrch Trwyth. Amzereat eo d'ezañ lezel e rouantelez abalamour d'it ha ne zeuio biken amañ. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : n'hemolc'hor biken an Twrch Trwyth hep kaout Alun mab Dyvet : mat eo da isa ar c'hon. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa dizfes kaout se eun dra 'zo na dizi ket : n'hemolc'hor biken an Twrch Trwyth ken na vo bet Anet hag Aethlem : ken herrek int hag an avel. Biskoaz n'int bet iset war loen ebet n'o dije ket lazet. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo. ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : Arzur hag e geneiled da hemolc'hi an Twrch Trwyth. Eur gour galloudek eo ha ne zeuio ket abalamour d'it hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra 'zo na dizi ket : n'hellor biken hemolc'hi an Twrch Trwyth hep Bwlch, Kyvwlch ha Syvwlch, mibien Kilydd Kyvwlch, douarened Kleddyf Divwlch. Tri gwennder-dreist eo gwenn o zri skoed, tri broud-dreist broud o zri goaf, tri lemmder-dreist lemm o zri c'hleze. Glas, Gleissic, Gleissat eo o zri c'hi; Kall,

Kuall, Kavall o zri marc'h; Hwyrdyddwc, Drwcdyd-dwc ha Llwyrdyddwc o zeir gwreg; Och, Garam ha Diaspat o zeir mamm-goz; Lluchet, Nyvet hag Eissiwet o zeir merc'h; Drwc, Gwaeth ha Gwaethav Oll o zeir flac'h. Pa son an tri den-se o c'horn-boud e c'harm pep unan all : « Kredi a rafer e kouez an neñv war an douar. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se eun dra'zo na dizi ket kaout : Kleze Gwrnach Gawr. Ne lazor biken an Twrch Trwyth nemet gantañ. N'hen aotreo ket d'it na dre gaer nag evit arc'hant na dre vadelez hag e redia n'helli ket. »

— « Aes eo d'in dont a-benn a se daoust ma kred d'it ne vo ket. »

— « Ha pa zeufes a-benn a se, anhun, hep kousket en noz, a c'houzañvi war an enklask-se ha n'az po ket an traou se na va merc'h kennebeut. »

— « Mirc'hed am bezo; war varc'h ez in; va aotrou kar Arzur a bourchaso d'in kement-se holl ha da verc'h am bezo ha da vuhez a golli. »

— « Kae bremañ ez raok. Ne vo ret d'it pourchas na boued na dilhad d'am merc'h tra ma vezi war an enklaskou-se. Pa'z pezo kavet an holl draou burzudus-se va merc'h ivez a vezo da dra. »

KLEZE GWRNACH GAWR.

Kerzout a rejont en dervez-se betek an noz ken na spurmantjont eur c'hastell graet gant meinbenerez ha pri raz, ar brasa eus kestell ar bed. Sede ma weljont o tont ac'hano eur gour du bra-



soc'h eget tri den eus ar bed-mañ. Komz outañ a rejont :

— « A beban e teuez-te, gour ? »

— « Eus ar c'hastell a welit aze. »

— « Da biou eo ar c'hastell ? »

— « Sodien a dud oc'h-c'houi. N'eus den er bed na oufe da biou eo ar c'hastell-mañ. Gwrnach Gawr eo hen piaou. »

— « Pe seurt degemer a vez graet d'an herberc'hiad pe d'an diavaeziad a ziskenn er c'hastell-mañ ? »

— « A briñs, Doue da sikouro ! Ne zeuas biskoaz ac'hano nep kouviad e vuhez gantañ. Ne lezer da vont tre nemet an hini a zegas gantañ e vicher. »

Dont d'an nor a rejont hag e lavaras Gwrhir Gwalstawt Ieithoedd :

— « Hag eur porzier a zo ? »

— « Ya, ha te, na davo ket da deod ez penn, perak e komzez-te ouzin ? »

— « Digor an nor ! »

— « Ne rin ket ! »

— « Ha perak ne zigori-te ket ? »

— « Emañ ar goñtell er boued hag an died er c'horn-eva; tripal a reer e sal vras Gwrnach Gawr. Nemet d'ar micherour a zegas gantañ e vicher ne vo ket roet digor. »

Hag e lavaras Kei :

— « Porzier, eur vicher a ouzon. »

— « Pe vicher a zo ganit ? »

— « Gwella kempenner klezeier'zo er bed ounme. »

— « Mont a ran da lavarout se da Wrnach Gawr hag e tegasin respont d'it. »

Hag ar porzier ha mont e-barz.

— « Kelou eus an nor a zegasez ? » eme d'ezañ Gwrnach Gawr.

— « Hag e tegasan. Kompagnunez a zo e toull an nor, hag a venn dont tre. »

— « Ha goulennet ec'h eus hag eur vicher a zo d'ezo ? »

— « Goulennis. Unan anezo a lavar gouzout kempenn klezeier. »

— « Ezomm oa d'in anezañ. Gwerso emaoun o klask unan a netafe va c'hleze ha n'em eus kavet hini. Lez hennez da zont tre peogwir ez eus gantañ eur vicher. »

Ar porzier ha dont ha digeri an nor hag e teuas Kei ebarz e-unan. Saludi Gwrnach Gawr a eure. Lakaet e voe d'ezañ eur gador.

— « A c'hour », eme neuze Gwrnach, « ha gwir e lavarer ac'hanout e c'hellez digriza klezeier ? »

— « Gouest oun. »

Degas ar c'hleze d'ezañ a voe graet. Kemer eur maen higolenn varmor a zindan e gazel a reas Kei.

— Pe zournellet gwenn pe zournellet glas e kavi gwell da gleze ? »

— « Ar pez a gavi-te mat, evel pa vefe d'it, gra d'ezañ. »

Glanaat a eure d'ezañ an hanter eus ar c'hleze.

— « Ha diouz da c'hoant eo kement-mañ ? »

— « Gwell e vefe ganin eget tra em douarou ma vefe penn-da-benn evel-hen. Eun druez eo e vefe eun den kenkoulz ha te hep keneil. »



— « Aotrou, eur c'heneil am eus daoust ma n'oar ket ar vicher mañ. »

— « Piou eo hennez ? »

— « Aet ar porzier er-maez hag e lavarin d'ezañ an aroueziou : penn e c'hoaf a zeuio diwar ar fust. Tenna a raio gwad diouz an avel ha diskenn war ar fust adarre. »

Digeri an nor a voe graet ha Bedwyr a zeuas tre.

— « Talvoudus eo Bedwyr », eme Gei, « daoust ma n'oar ket ar vicher-mañ. »

Tabut bras a voe gant ar re-hont er-maez en abeg m'oa aet Kei ha Bedwyr e-barz. Eur paotr yaouank, pennhêr Custennin, ar mesaer, a zeuastre a-gevret ganto. Ha sed a reas-heñ hag e geneiled ouz e heul : treuzi ken aes ha tra an tri forz betek erruout er c'hastell. Lavarout a reas e geneiled ouz mab Custennin :

— « Peogwir ec'h eus graet se ar gwella den out ! »

Diwar neuze e voe graet anezañ Goreu (Gwella) mab Custennin.

En em skigna a rejont e pep lojeiz da laza an dud a oa enno hep gouzout d'ar ramz.

Kempennet oa ar c'hleze. Hen rei a eure Kei en e zourn da Wrnach Gawr, da welout hag ez oa al labour diouz e c'hoant. Hag ar ramz ha lavarout :

— « Mat eo da labour. Plijout a ra d'in. »

— « Da feur », eme neuze Kei, « eo en deus kollet da gleze. Ro-hen d'in ma tennin diwarnañ e

ginkladuriou-prenn ha ma rin evitañ re nevez. »

Ha Kei ha kemer ar feur digantañ hag ar c'hleze en e zourn all. Dont a eure a-us da benn ar ramz evel da lakaat ar c'hleze er feur. Trei a reas an arm ouz ar ramz ha distaga e benn war hed taol dioutañ. Gwasta ar c'hastell a rejont ha kas ganto kement a vennjont a vadou.

Da geñver an hevelep deiz e penn ar bloaz ez erruent e lez Arzur, kleze Gwrnach Gawr ganto.

DIEUBIDIGEZ MABON MAB MODRON.

Displega a rejont da Arzur penaos ez oa c'hoarvezet an traou. Hag Arzur ha lavarout :

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

(*Ar pennad-mañ a zo bet embannet e N° 18 Gwalarn pp.* 30-35).

DAOU GOLEN-KI GAST RYMHI.

Lavarout a reas Arzur :

— « Pehini eo ar gwella da glask bremañ da genta eus an traou burzudus-se ? »

— « Ar gwella eo klask daou golen-ki Gast Rymhi. »

— « Ha gouzout a reer », eme Arzur, « pe du emañ-hi ? »

— « Emañ-hi », eme unan, « en Aber Deugleddyv. »

Dont a reas Arzur betek ti Tringat, en Aber Cleddyv, ha goulenn outañ :

— « Ha klevet ec'h eus-te war he divout amañ ? Pe neuz a zo d'ezi ? »

— « Neuz eur vleizez », emezañ, « hag he daou golen ganti ouz he heul. Lazet he deus eus va chatal meur a wech. Emañ izeloc'h en Aber Cleddyv, en eur c'heo. »



Sed a reas Arzur : kas lod dre vor war bourz Prytwenn e lestr, ha lod all dre zouar da hemolc'hi ar giez. Kelc'hiet e voe en doare-se gant he daou gi bihan, ha Doue, abalamour da Arzur a zaskoras d'ezo o furm wirion. En em zispartia a reas armead Arzur, a-unanou, a-zaouiou.

AR GRUGELL VERIEN.

Eun deiz m'edo Gwythyr mab Greidawl o kerzout dreist eur menez, e klevas youc'hadeg ha klemvan, ma' z oa eun druez ! Deredek a eure wardu enno, hag, eur wech degouezet, dic'houina e gleze ha trouc'ha ar grugell-verien a-rez an douar hag evel-se o diwall rak an tan. Hag i ha lavarout d'ezañ :

— « Kas ganit bennoz Doue hag hon hini. Hag er pez n'hello den da sikour ni a yelo d'az harpa. »

Eur pennad goude e teujont gant an triouec'h poezellad greun lin, goulennet gant Yspaddaden Penkawr digant Kulhwch, muzul mat anezo holl, hep netra o vankout enno nemet eul linenn; hag ar verienenn gamm a zeuas gant houmañ a-raok an noz.

DILLUS VARVAWC.

Edo Kei ha Bedwyr, war lein ar Pumlummon, azezet war Garn Gwylathyr, gant ar gwent kreñva eus ar bed, o sellout en-dro d'ezo. Hag e weljont war zehou, pell diouto, eur pez moged na souche tamm gant an avel.

— « Dre zourn va c'heneil », eme neuze Gei, « sed ahont tan eur forbann ! » (4).

Hasta a rejont etrezek ar moged ha denesaat ac'hano en eur deurel evez a-bell. Hag ez oa Dillus Varvawc o poaza eur pemoc'h gouez.

— « Sed amañ gwasa forbann a dec'has biskoaz diouz Arzur. »

— « Hag e anaout a rez ? » eme neuze Bedwyr ouz Kei.

— « Gran », eme Gei. « Dillus Varvawc eo. N'eus er bed roll hag a zalc'ho war Drutwyn, ki bihan Greit mab Eri, nemet an hini a vo graet gant baro an den a welez ahont; hag, ouspenn, ne dalvezo netra nemet ez veo e vo tennet diouz e varo gant eur c'hevel-brenn, dre ma vefe bresk ez varo. »

— « Petra eo hor soñj ober diwar-benn se ? » Eme Vedwyr.

— « Lezomp-heñ », eme Gei « da zebri e walc'h a gig; goude se e kousko. »

Tra m'edo an hini all gant e bred, ez oant-i oc'h ober eur c'hevel-brenn. Pa voe diarvar da Gei edo kousket, e toullas dindan an treid anezañ ar poull brasa er bed hag e tarc'haouas gant an den eun taol divent ha gwaska warnañ er poull betek m'o doe diwriziennet penn-da-benn e varo gant ar c'hevel-brenn, ha goude se hel lazjont mik. Ac'hano ez ejont o-daou betek Kelli Wic e Kernyw, ganto ar roll graet eus baro Dillus Varvawc. Kei her roas e dourn Arzur, a ganas neuze an englyn-mañ:

Eur roll a eure Kei
A varv Dillus mab Eurei;
Ma ve bet yac'h, maro vijes.

Hag en abeg da se e kounnaras Kei kement m'o doe bec'h brezelourien Enez Vreiz o lakaat ar peoc'h etrezañ hag Arzur. Biken, ha p'en defe Arzur ezomm sikour, ha pa lazfed e dud, n'en em strinkas Kei en argoll a-gevret gantañ diwar neuze.

*Troet diwar ar c'hembraeg*

gant ABEOZEN.

---

(4) Eur c'hrennlavar kembraek a zispleg komzou Kei :
*Arwydd drwc mwc yn diffeith.*
Arouez droug moged er gouelec'h.

# Danevell Varzus Sant Brendan

*(Kendalc'h)*

## XI

### PARADOZ AN EVNED

War-bouez klask, e kavas ar venec'h genou eur wazig dour hag e tivizjont ez ajent a-enep d'ar red anezi. Sant Brendan a gemennas ma tilestrje ar vreudeur ha ma tennjent ar vag betek krec'h ar stêr a oa dres ledanik eviti. He stleja a rejont evel-se a-hed eul leoiad-dour hag e tegouezjont war ribl an eienenn ma edo mammenn ar stêr. E-pad an hent, e oa chomet ar sant e-unan-penn war ar vag. Diskenn a eure d'e dro, ha, goude emzastum, e komzas evel-heñ ouz ar vreudeur :

— Va breudeur muia-karet, va selaouit. An Aotrou en deus lakaet en hor c'herz eur vro blijus-kenañ da dremen an amzer-Bask. Ma teufe hor bitailh da zivia, ar feunteun a zo dirak ho taoulagad a bourchasfe d'imp war eun dro boued ha died.

E gwirionez, ar pez a weled eno a oa marzusrik. A-us d'an eienenn en em lede eur wezenn na oa ket uhel ; he skourrou avat a c'holoe eun dachennad divent. Leun edo ar wezenn a laboused o flu gwenn-erc'h. An herberc'hidi askellek-se a oa ken stank o niver ken e peursteuzie barrou ha deliou ouz ar sellou. O welout an arvest-se, Brendan a emzastumas hag en em c'houlennas perak edo bodet evel-se kemend-all a evned. Diwar ar gudenn e savas ennañ ken gwaz enkrez ken na voe ket evit derc'hel war e zaerou hag e c'houlennas digant an Aotrou ma sklerijennje anezañ.

— A Zoue, a anavezit pep kevrin hag a c'hellit diguzat d'an dud ar pez a zo kuzet outo, kemerit truez ouz estrenvan va skiant, ha teurvezit, me ho ped, rei d'in ster ar pez a welan, nann en abeg d'am dellidou, hogen dre eul largentez dibar eus ho madelez dreist-ment.

Raktal, e savas unan eus al laboused a-ziwar ar wezenn, — hag e eskell o skei ouz an aer a roe eur son heñvel ouz hini kleierigou sklintin — a zeuas da vargedi a-zioc'h al lestr ha, goude kluda war ar staon, e krogas da heja e bennad-plu evit diskouez e levenez, o sellout fiziek war-du ar sant. Hemañ a veizas e oa kaset an evn gant an Neñv evit e zienkrezi.

— Mar doc'h kannad an Aotrou, emezañ, livirit d'in a beban eo deut al laboused-mañ ha perak int bodet amañ.

Hag an evn hag eilgeria :

— A-vec'h edomp o paouez beza tennet eus an divezout ma reas d'imp emzaverez Lusifer ruilha e-barz ar reuz. Evidomp da veza chomet hep ober hor rann en emzispac'h, paket omp bet gant eur

mennout diredi e diskar an hen enebour. An Holl-c'halloudus, hag a zo Eeunded ha Gwirionez, en deus hor barnet da chom en enez-mañ. Ne c'houzañvomp nep poan enni ha dudiet e c'hellomp beza bep an amzer gant bezañs Doue ; berzet eo ouzimp koulskoude emgemmeska gant aelez feal. Kenkouls hag an holl speredou all, gwir hon eus da beurredek ar bed, aer, douar hag oabl ; d'an deiziou gouel avat e rankomp kemerout ar stumm a welit ha chom amañ da gana meuleudi Doue. Setu bremañ ar pez a zo aotreet d'in da lavarout d'eoc'h a-zivout hoc'h ergerz. A-benn bremañ hoc'h eus redet war vor e-pad eur bloavez : c'houec'h bloaveziad-merdei all a zo ouz ho kedal. Lida a reot pep gouel Pask war gein ar Jaskonius. Da seizvet bloavez ho redadenn, e walc'ho Doue c'hoant ho kalonou dre ober d'eoc'h doura da Zouar Gouestlet ar Sent.

Goude komz evel-se, e tigludas ar c'hannad gwenn hag ec'h askemeras e lec'h war ar wezenn.

Da vare ar gousperou, al laboused, o flapa o diouaskell, a ganas a-unvouez : *Te decet hymnus Deus in Sion, et tibi reddetur votum in Jerusalem !*

Rannet e daou laz, ec'h aslavarjont ar salm-se e-pad eun eurvez, ha trouz o eskell a-unan gant o geizadeg heson a c'hane eur sonerez plijus-bras.

Sant Brendan a lavaras d'ar vreudeur :

— Roomp eun tamm diskuiz d'hor c'horfou pa en deus an Aotrou karget hon eneou, a-hed an dervez-mañ, gant plijaduriou e Zasorc'hidigez-Doue.

Goude al lidpedenn, hag a voe goude koan, ec'h en em roas ar sant hag e geneiled d'ar c'housked



betek teirvet pevarenn an noz. Sevel a rejont neuze da gana ar werzenn : *Domine, labia mea aperies.* Ha sed a respontas d'ezo an evned en eur flapa o diouaskell a dregerne heson : *Laudate Dominum omnes angelei ejus, laudate eum omnes virtutes ejus.*

Da darz an deiz, klevet e voent o richana : *Et sit splendor Domini Dei nostri super nos.*

Da lidpedenn ar beurevez : *Psallite Deo nostro, psallite regi nostro.*

Da lidpedenn ar c'hreistevez : *Illumina, Domine, vultum tuum super nos...*

Da lidpedenn an endervez : *O quam bonum et quam jucundum habitare fratres in unum.*

Diouz an noz, ec'h askemerjont e-doug eun eurvez ar werzenn : *Laudate Dominum omnes angeli ejus.*

En doare-se eo e kanent meuleudi Doue noz-deiz.

Sant Brendan a veulas an Aotrou evit an oberou burzudus ez oa an test anezo, hag ar venec'h a vagas eno tan o deoliez betek dibenn eizvetez Pask.

Pa voe tremenet an deiziou-gouel-se, e lavaras an abad santel d'ar vreudeur.

— Torromp hor sec'hed gant dour an eienennmañ n'he deus talvezet betek-hen nemet d'hon emwalc'haduriou.

Evel ma edo da benn e gomzou, an den en doa degaset boued ar Sadorn Santel en em ziskouezas war ar mor, o sturia eur vag karget a vevañs. Diskarga a reas ar bitailh-se war an aod, degemerout bennoz ar sant ha mont en-dro.

Ar Gwenvidig hag e ziskibien a chomas en hevelep lec'h betek Pantekost; ha kan an evned o laouenae diehan hag o barre gant dudi bepred nevezet.

Da zeiz Pantekost, gwelet e voe ar Pourvezour dianat o tegouezout gant boued nevez. D'ar vreudeur bodet evit kenbreja, e komzas evel-hen :

— Eun hir a bennad-hent a chom c'hoaz ganeoc'h da ober. Leugnit eta lies lestr gant dour ar feunteun emaoun o vont da ziskouez d'eoc'h ha kemerit peadra a-walc'h a varaou krazet da veva diwarno e-pad eur bloavez a-bez : rei a rin d'eoc'h kement anezo ha ma c'hello derc'hel ho pag.

Advora a eure an den goude beza gounezet bennoz ar veajourien.

Eiz dervez goude, Sant Brendan a reas lestra ar bevañs hag a c'hourc'hemennas ma vije leuniet a zour kement lestr mat da virout anezañ.

Da bred ar c'himiad, al labous meneget uheloc'h a yeas diouz ar wezenn hag a zeuas da gluda war staon al lestr. Brendan a veizas e kase an Neñv eur gefridi nevez d'ezañ hag e chomas war dav. Neuze, an evn, oc'h ober adarre gant lavar an dud, a roas da boella d'an Tad doujus kement a c'hoarvezje gantañ e-doug ar bloaveziad-merdei nevez-se, o tiougani d'ezañ ivez ec'h addeuje da dremen kenta eizvetez Pask da enez al Laboused.

*(da genderc'hel)*

Dastumet gant RONAN KERMENE
Lakaet e brezoneg gant Y. GUILLOU.

# En Iwerzon a levr da levr

.........................................................

« Lenn a ris da genta an droidigez graet gant An Buachaillin Buidhe eus « Ergerz ar Pirc'hirin », eul labour uhel ha lennegel, o tiskouez eur binvidigez souezus a c'heriou. Eun dra a bouez bras eo hep mar, ha plijadur a ra d'in klevout e vez goulennet kalz el levrdiou. Pell amzer am eus ranket chom ouz e lenn, hogen talvout a rae ar boan.

Neuze e kavis eul levr danevellou berr gant Padraig O Conaire, anvet « Beagnach Fior » pe « Hogos Gwir ». Eun dra nevez-flamm e voe d'in e sell eus an doaredisplega koulz hag e sell eus an danvez, arzek e awen hag aes war eun dro, fentus alies da lenn. Gouzout a ra an doare da liva eun daolenn ha da ziskulia an tu enep raktal goude.

O Conaire a oa ijin eur skrivagner ennañ, daoust ma veuze e ijin re alies a-wechou en davarn a lazas anezañ. E skridou a zo eeun, dibleg, ha gwisket en eun doare-skriva kalz berroc'h eget hini an darn vuia eus ar skrivagnerien bremañ.

Kejet oun gant Leon O Broin nevez 'zo. Displeget en deus d'in ar fentusa marvailhou diwar-benn... Koulskoude, dispont dirak ar skridvarnourien a lavare e oa deut a-benn da ziskouez e c'helle an iwerzoneg talve-

zout da sevel lennegez « spontus daou wenneg », emañ o paouez embann eul levr nevez anvet « Ag Stracadh bis an Saol ». Ar gontadenn genta a zo fall; traou lez-varn. An eil kontadenn a zo hini eur muntrerez, ken fall e-keñver ar steuenn. Diskouez a ra avat ez eo dournet-mat da liva. Amañ e welomp beilhadeg eur c'horf maro en eun iliz e Budapest, ouz skleur hej-dihej ar c'hantoliou, o tresa skeudou ha neuziou iskis e kilplegou ar savadur koz. Diskouez a ra spont ar c'hurust o selaou ar beleg o tishilia pedennou ar re varo. Berz a ra goude pa zispleg stad-spered eur studier o paouez koueza penn-kil-ha-troad e karantez eur plac'h n'en deus gwelet nemet diou wech, hag a gas d'ezañ eur ger d'e bedi da zont da gemer te ganti. War-lerc'h se e kont levenez ha darvoudou eur c'hanfardig paour en deus kavet eur pez c'houec'h gwenneg war laez eun tramgarr o tont en-dro eus Merrion Strand. Spi am eus e raio Leon berz ma kendalc'h en hent-se.

Emaoun bremañ krog o lenn « Cursai Thomais » (« Doareou Thomas »), eur romant, ennañ 110.000 ger embannet diano e 1927. En eun doare skañv hag akuit e tegas e-barz an oberour an holl destennou har-luet peurliesa eus al levriou evit ar plac'hed yaouank. Hag e laka e dud da gomz eeun ha frank diwar o fenn. Moulet-kaer eo al levr war baper eus an dibab, hag e lizerennou gouezelek, ar pez a ra m'eo kalz aesoc'h da lenn. Pep unan, a gredan, en deus prenet ha lennet al levr netra nemet gant ar c'hoant-gouzout. Eun dra a oa sklaer: ne oa ket an oberour eur c'homzer a-vihanik, rak e iwerzoneg, hag heñ pinvidik-tre, a oa ennañ meur a rannyez mesk-ha-mesk. Dougen a rae merkou anat eus eur studi hir eus iwerzoneg Port-Large ha



Kontelez an-C'hlar. Ma teuas an dud da c'houesa e tlee beza an oberour Mac Giolla Iosachta. Goude eur bloaz hanter e rankas anzav e oa heñ. Eun niverenn eus al levr-se a zo e ti Kevredigez Roueel Bla-Klie, a zo bet lennet-dilennet, ken ez eo aet lous ha pleget pep korn-pajenn ennañ. Istor eur paotr yaouank eo, a zispleg penaos e teraouas e vuhez e Kanada goude e amzer-skol, ha penaos e teuas en-dro da labourat an douar e Kontelez an-C'hlar. Heulia a ra an oberour amañ skol Beirt Fhear hag An Seabhac, dre virout buhez ar gouerien evel mammenn e awenerez, ha la-kaat an darvoudou da dremen war ar maez.

Padraig O Conaire eo a dorras ar c'hiz-se da skriva, hag a zibabas tud kêr hag Amerikaned hag Iwerzoniz London, ha re all evelto koulz ha tud diwar ar maez, o tilezel bed ar c'hounideien-douar hag ar besketaerien. O Broin hag ar skrivagnerien all a vro Gonnac'ht a hañval kerzout war e roudou.

Bez' ez eus eur skol a skrivagnerien e bro Ulad, en o fenn unan leun a ijin, hogen striz-spontus e spered, Maire. A-unan gantañ e kaver Fionn Mac Cumhailh... Ar skol-se a heuilh skouer skrivagnerien Muma evit pez a sell ouz al lec'hiadur. Mont a ra doun avat e gla-c'har buhez mab den, en eun doare lezet a gostez gant tud Muma, hag i dougetoc'h da farsal. Seabhac ha Beirt Fhear hag an Tad O Laoghaire a gar kemer bu-gale da zanvez, ha « Jimin Mhaire Thaidhg » a zo eur gwir bez-micher, o liva tro-spered eur bugel. Fentus eo eus an eil golo d'egile.

Aet oun en deiz all da welout levrdi Maire Ni Rag-halla, 85 Sraid Na Driseoige, hag eun « diskuliadenn » e voe d'in. Eul levr heverk-kenañ a zo deut er-maez nevez 'zo, « An t-Oileanach », gant Thomas O Criomh-

thair. An oberour a zo eun den koz en deus tremenet e holl vuhez en eun enezenn e-keñver aod Kiri, ha n'en deus biskoaz desket ar saozneg. Mañsoner eo diouz e vicher, hag e hañval beza speredek-dreist hag ouspenn douget-dreist da draou ar spered, o veza m'en deus kejet eur wech an amzer gant gouizieien deut da studia iwerzoneg en e enezenn. Eun Norvegiad eo, a gredan, en deus desket d'ezañ lenn ha skriva, en eur zeski iwerzoneg digantañ. Tost da 40 vloaz en doa d'ar poent-se, war-dro 20 vloaz a zo bremañ. Al levr a zo eul levr a zeiz da zeiz, hogen ec'hon-meurbet, ennañ istor an enezenn hag an douar bras e-keñver, e-doug eur c'hantved. Kustumou ar bobl ha prederennou dre vras a gaver el levr. E gwirionez ez eo eñvorennou eun den koz lemm-lemm e eñvor. An enor en deus da veza ar skrivagner iwerzonat n'eus nemetañ adal tri c'hantved da vihana, o c'houzout yez ebet nemet an iwerzoneg. Rannyez ha yezadurez an dournskrid n'int bet kemmet e doare ebet gant an embanner.

Eul levr all emaoun e soñj prena: « An Bunan Buidhe » gant Daniel Corkery, oberour « Serr-noz e Muma ». Corkery en doa skrivet e saozneg goude beza klasket diou wech skriva en iwerzoneg. Al levr-mañ a zo eur pez-c'hoari, ha berz bras a reas war ar c'hoarilec'h warlene.

Ha lavaret em eus d'eoc'h e oa bet anvet eur Strollad gant Ministr ar Gelennadurez da embann levriou. Eul levr a dle beza embannet bep sizun e-pad dek vloaz. Ar mizou kenta a vo paeet gant ar gouarnamant. Ma 'z eus gounid war hini pe hini eus al levriou, mont a raio d'an oberour pe d'an troer. Priziou a zo bet kinniget evit romantou mat savet rag-eeun en iwerzoneg. Eur roll hir a zo bet savet eus an troidigeziou d'ober, traou plijus ha traou kentelius. Diwar bremañ e c'heller prena Colomba Mérimée; The Vicar of Wakefield, Quo Vadis, Wild Sports in the West, Vera Historia, Le Roi des Montagnes, Wolfe Tone, Die Karawane, The Heart of the Nuga, At the Villa Rose (eun danevell-bolis), Dr. Jekyll and Mr. Hyde, Treasure Island, Ben Hur, Lorna Doon, Two Years before the Mast, My New Curate, hag ivez Apologia Sokrates, setu aze darn eus an oberou m'emeur o labourat warno. Tenna a ran ar c'helou-mañ diouz ar c'helaouennou pemdeziek. Diaes meiza da vat e dalvoudegez. Betek-hen ez eo bet ar goulenn war dachenn al levriou kalz brasoc'h eget ar c'hinnig. Marteze e vo kemmet penn d'ar vaz hiviziken.



Ober a reer muioc'h-mui gant al lizerennou latin, ha feuket e vez kalz tud. E gwir, gant an doare-skriva koz, gwall gemmeskus eo al lizerennou latin d'an daoulagad. Ha ret e vo d'ezo reiza o doare-skriva hep dale? Evit bremañ, hep gouzout mat penaos, e klask an holl skrivagnerien, O Conaire en o fenn, berraat o doare-skriva. An darn vuia eus an dud, avat, a skriv an hevelep ger e daou zoare disheñvel war an hevelep pajenn, eun dra kasaus ma 'z eus! »

..............................................

# Diwar-benn Stad ar C'hembraeg

Hogos dre vurzud eo deut tud Kembre a benn da virout o yez, daoust da waskerez ar saozneg, o skei dalc'hmat ouz o dor, prest d'he beuzi. E derou ar 16-vet kantved e voe staget Kembre ouz Bro-Saoz evit mat, ha brezel a voe graet d'ar c'hembraeg raktal. E 1535 e voe embannet eur reolenn, hag a lavare evel-hen :

« *Neb a ra gant ar c'hembraeg n'en devo hiviziken karg na gopr ebet er rouantelez-mañ a Vro-Saoz, Kembre pe ar rannou all eus domaniou ar Roue, ha rankout a raio dilezel pep karg ha pep gopr, nemet ober a rafe gant ar saozneg.* »

Pep le, pep barn a dlee ivez beza graet e saozneg. Saozneg hepken a dlee beza implijet el leziou-barn, hep jubennour ebet evit ar re na ouient nemet ar c'hembraeg.

Raktal goude ma voe embannet al lezennou-se e stagas kalz eus an dud uhela da zeski saozneg evit kaout kargou ar gouarnamant. Ar c'hembraeg, hep skoazell an dud desket, a voe tenn d'ezañ beva diwar neuze. Kalz Kembreiz en amzer-se a gave d'ezo e oa koulz d'o yez mervel, ha levriou evel Geriadur 1547 a voe savet kentoc'h da harpa an dud deski saozneg eget d'o harpa deski o yez c'henidik.



Eul lezenn a c'hourc'hemennas e 1563 trei ar Vibl hag al Levr-Pedennou e Kembraeg, en eur c'hourc'hemenn ivez lakaat en ilizou Biblou ha Levriou-Pedennou saoznek, evit ma teskje an dud ar saozneg buanoc'h dre geñveria an diou yez.

E 1630 e rejod eur mouladur eus ar Vibl evit ar werin. Ar c'hembraeg a oa aet buan war zisleberi e genou an dud dizesk. An droidigez, skrivet er yez lennegel ar brava, a saveteas ar yez. Tud ar bobl a lammas war al levr nevez voulet, hag e teuas Kembreiz da veza e-touez brasa lennerien ar Vibl an douar. Eul lennegez, relijiel a-raok pep tra, a voe krouet neuze. Etre 1546 ha 1660 e voe moulet, hervez levrlennadur Rowland, 77 levr kembraek. Desket he doa ar bobl lenn he yez, hogen kalz a chome da ober, rak er skoliou ne oa netra nemet saozneg. Ar manatiou, a oa bet gwechall skoliou ar re baour, a oa bet torret da vare an Disivoud, hag o lec'h kemeret gant ar « Grammar Schools » saoznek, graet hepken evit bugale 'ar binvidien. O tont er-maez eus ar skoliou-se, e tremene studierien Gembre dre Oxford ha Cambridge, hag e vezent kollet evit o bro.

E-pad an 18-vet kantved e reas ar Skol Sul kalz evit mirout ar yez. Disheñvel e oa Skoliou Sul Kembre diouz re Vro-Saoz, dre ma veze kelennet enno an dud vras kenkoulz hag ar vugale. Kelennet e vezent war ar relijion. Hogen, o veza ma oant dizeskidi holl, ret-mat e oa deski d'ezo lenn ar Vibl. Daou ano da gounaat e-keñver al labour-se eo ano Griffith Jones hag ano Thomas Charles eus Bala. Griffith Jones a savas skoliou red-dired. E 1739 en doa kenteliet 50 kelenner, hag e 1760, ouspenn 3.000 skol a oa bet

savet, hag ouspenn 150.000 a dud a oa bet desket d'ezo lenn ar Vibl en o yez. Pa baouezas ar skoliou red-dired da vont en-dro, skoliou pemdeziek a voe savet gant Thomas Charles : ar vistri a yae a lec'h da lec'h, o chom etre c'houec'h ha nao miz e pep lec'h, en eur zeski d'ar vugale lenn ar Skrituriou e kembraeg.

Ar genta gwask-voula a voe degaset e Kembre e 1718. A-raok ar bloaz-se e oa bet moulet al levriou kembraek e Bro-Saoz. Kalz moulereziou a voe savet er vro goude se. Etre 1700 ha 1800 e voe moulet 1.293 levr kembraek, war a lavarer.

Tamm-ha-tamm ez eas stad ar yez war wellaat. Strolladou ha kevredigeziou lennegel a voe krouet, kevredigez vrudet ar « Cymmrodorion », pe « Kenvreudeur » e 1751, hini ar « Gwyneddigion », pe « Tud Wenez » e 1771. Houmañ a ziazezas kenstrivadegou barzoniez ha kan, hag « Eisteddfodau » oc'h araogi an « Eisteddfod » Vroadel (savet e 1858).

## 1800-1907

Diwar derou an 19-vet kantved ec'h en em ledas kalz implij ar c'hembraeg, rak deut e oa da veza yez ar relijion. N'en doa ket c'hoaz avat kavet a lec'h e skoliou ar vro. Menoz ar re a glaske adsevel ar yez er mare-se a zo skeudennet-mat gant ar geriou-mañ, skrivet gant Thomas Davis : « Ha pa c'houitfe ar strivou graet da savetei ar yez, saveteet hor bezo he lennegez koz, ha diskouezet hor bezo hor boa eur yez ken dereat ouz ar garantez, ar brezel, al labour hag ar blijadur ha yez all ebet, ha diskouezet hor bezo war eun dro n'hor boa ket a-walc'h a galon nag a garantez-vro evit he mirout. »



E 1846-47 e voe anvet tri den da ober enklask « war stad ar gelennadurez e Prinselez Kembre, ha dreistholl war an doareou a vez kemeret da zeski saozneg d'al labourerien ». Ar strollad-enklask a gavas e oa re zisheñvel ar saozneg, yez al levriou-skol, diouz ar c'hembraeg, yez ar vugale. Ret e vije d'ar vistri, emezo, anaout an diou yez.

D'an amzer-se, ne oa e Kembre nemet eur skol ma veze desket ar c'hembraeg enni, skol Lanemzevri (Llanymddyfri).

En hantervez diweza an 19-vet kantved hepken e tarzas ar stourm bras evit ar skol.

Breutadegou stank a oa bet a-zivout ar gudenn-se. Ar pez a glasked avat, ne oa ket penaos deski ar c'hembraeg, hogen penaos deski ar saozneg dre ar c'hembraeg.

E 1884 e voe graet eur c'houlennadeg gant Kevredigez ar Genvreudeur. D'an holl renerien-skol e voe kaset eur baperenn gant ar goulenn-mañ : « Hag eur gounid e vefe, d'ho meno, degemer ar c'hembraeg da zanvez-kelennadur e skoliou-bihan Kembre? »

Disheñvel-meurbet e voe ar respontou. Da skouer :

a) *Ya, er broeziou kembraek, ar skolidi wella eo ar re a zo bet desket d'ezo ar saozneg dre ar c'hembraeg.*

b) *Ya, deski ar c'hembraeg d'ar vugale a vefe rei d'ezo eur skoazell vras da zeski saozneg.*

k) *Ya, lakaat a rafe e kalon ar vugale war-lerc'h o amzer skol ar c'hoant da veza desketoc'h, ken evit ar skiantou, ken evit al lennegez.*

d) *Nann. Ar gerent n'hen aotrefent ket.*

e) *Nann. Kembraeg a-walc'h a vez desket er Skoliou Sul hag er bodadegou lennegel.*

f) *Nann. Ne welan ket penaos e vefe talvoudus.*

g) *Nann. Kembraek a-walc'h eo hor skoliou evel-se.*

h) *Nann. Goude 8 vloaz m'oun bet kelenner, e kav d'in eo ar gwella ober gant ar c'hrembraeg an nebeuta ar gwella. Karout a reomp holl ar yez koz, evel just, hogen n'eo ket buhez ar skol eun dra eus ar galon. Aoza emgann ar vuhez ne lavaran ket.*

ch) *Nann. Sur oun, ma teufec'h a-benn, ez eus nebeut a gelennerien a garfe deski ar yez, rak droug a rafe d'al labouriou all pouezusoc'h.*

c'h) *Nann. Brao-tre eo ar c'hembraeg e London. Hogen hor garm e Mon ha Kernarvon eo « muioc'h a saozneg c'hoaz ».*

War 622 respont, 336 a oa a-du, 254 a-enep, ha 32 a oa etre. Kalz eus ar vistri a veize mat-tre talvoudegez ar c'hembraeg. Hogen kalz anezo a oa Saozon, pe Kembreiz damzianaoudek eus o yez. Hag e oa o c'henta preder lakaat ar vugale da dremen arnodennou na zalc'he enno ar c'hembraeg lec'h ebet.

Da heul labour eur Strollad-enklask karget e 1886 da varn ar reolennou-kelennadurez, e voe aotreet implij al levriou diouyezek e pep klas. Troidigeziou e saozneg diwar ar c'hembraeg a c'helle beza degemeret e-lec'h an displegadennou saoznek. Goprou a voe roet d'ar vistri a zeske ar yez vroadel, hag aliet e voe kelenn istor ha douaroniez Kembre. E 1890 e voe anavezet ar c'hembraeg evel danvez-kelenn, hag e 1893, evet ar wech kenta, e voe aotreet kelenn traou 'zo er yez-se. N'eo ket hepken doriou ar skoliou-bihan, hogen ivez doriou ar skoliou-etre hag ar skoliou-meur a voe digoret d'ar c'hembraeg etre 1893 ha 1902.

Lennegez Kembre a oa aet war gresk keit-all. Levriou, kelc'hgelaouennou ha kelaouennou stankoc'h-stanka a voe embannet. Unan eus ar re-mañ, « Trysorfa 'r Plant » (Teñzorva ar Vugale) a veze moulet dre 43.000 niverenn. Hervez M. Thomas Ashton, 8.424 a levriou kembraek a voe moulet etre 1801 ha 1895.



### Adal 1907

E 1907 e voe krouet daou ensavadur bras :

1) Lenndi Broadel Kembre.

2) Eur Gevrenn a ziforc'h e Ministrerez ar Gelennadurez evit Kembre.

Setu amañ komzou tennet eus Reoladur ar Gelennadurez evit 1907 :

« *Renerien ar Gelennadurez a garfe gwelout pep kelenner a Gembre o veiza talvoudegez kelennerezel ar c'hembraeg hag e lennegez, hag a zo graet mat, dre he danevellou hag he barzoniez pinvidik, evit ar yaouankiz.* »

Er Reoladur evit 1908 e lenner :

a) *Ar yez kembraek a dleo beza lakaet, nemet ret e vefe ober a-hend-all, war roll an danveziou-kelenn er skoliou-bihan, hervez ar reolennou displeget e lec'h all.*

b) *Ne vern pe zanvez-kelenn a c'hell beza kelennet e kembraeg, hervez ezommou pep lec'h. N'eo ket ret, avat, deski kembraeg e pep skol hag e pep klas.*

k) *Ar vugale vihan a zo ar c'hembraeg yez o c'havell a dleo beza kelennet e kembraeg en o c'hlasou.*

d) *Ret e vo ivez deski e pep skol Istor ha Douaroniez Kembre, hag ivez Lennegez Kembre er skoliou-bihan-uhela.* »

Evit ar skoliou-etre, setu amañ komzou tennet eus ar Reoladur :

« *Lakaet e vo war ar roll-kelenn Yez ha Lennegez*

*Bro-Saoz, eur Yez all ouspenn da nebeuta, Douaroniez, Istor, Jedoniez, Skiantou ha Treserez. E-lec'h ma komzer kembraeg, ar Yez, pe unan eus ar Yezou estreget ar saozneg a dleo beza ar c'hembraeg. Nè vern pe zanvez-kelenn a c'hell beza kelennet, en e bez pe darn anezañ, e kembraeg (hervez ezomm pep lec'h).* »

Kelennet eo bet ar c'hembraeg ivez er skolioumistri. Diwar neuze ez eo bet studiet ar c'hembraeg kalz muioc'h er skoliou. Da skouer, niver ar skolidi a zibabe ar c'hembraeg evel danvez en Arnodenn ar Skoliou-Bihan a oa 25 % e 1908, 41 % e 1925. Kreski a ra ivez niver ar skolidi a zesk ar c'hembraeg er skoliou-etre. Hervez eur roll embannet nevez 'zo, ez eus er skoliou-etre 28 % eus ar skolidi a zo ar c'hembraeg ar yez a glevont er gêr. Koulskoude, 46 % eus ar skolidi a zesk kembraeg er skol.

Eur Strollad-enklask a voe anvet e 1925 da studia lec'hiadur ar c'hembraeg e-keñver ar skoliou. En e skrid-danevell e tisplegas penaos e tlee beza kelennet ar vugale en eun doare disheñvel er broeziou hollgembraek, er broeziou kembraek-ha-saoznek, hag er broeziou hollsaoznek. Diskleria a reas ivez talvoudegez ar c'hembraeg e buhez ar Stad. Evel-se eo deut ar c'hembraeg da veza implijet el leziou-barn, hogos kenkoulz hag ar saozneg.

Bez' ez eus, e pep kêr koulz lavaret, Kevredigeziou o labourat evit ar yez. E 1913 ez eo bet kenstrollet an holl gevredigeziou-se, ha kresket evel-se o nerz. Peziou-c'hoari a vez c'hoariet ha goueliou-kan aozet, dreist-holl evit ar yaouankiz. Eur skol-hañv a zo bet savet e Lanourted (Llanwrtyd) evit ar re a fell d'ezo deski ar c'hembraeg, pe bleustri a-zevri war al len-



negez pe an istor. Arnodet e vez an doareou nevesa da gelenn ar yezou.

E-touez enebourien ar yez e c'heller menegi ar c'helaouennou saoznek hag ar skingomzerez. A-viskoaz eo bet galloudus ar c'helaouennou kembraek, hag i a live uhel peurliesa. War-dro 20 kelaouenn sizuniek ha 12 kelaouenn viziek a vez moulet e kembraeg. Hogen tenn eo d'ezo beva e-kichen ar c'helaouennou bras pemdeziek skrivet e saozneg. Evit ar skingomzerez, ret eo lavarout en deus graet arouezlec'h Bla-Klie eun dra bennak da stourm ouz ar saozneg dre skigna danveziou kembraek e-pad meur a vloaz.

Setu amañ da heul eun daolenn o tiskouez niver an dud a c'helle komz kembraeg e 1801, 1841, 1871, hag a zek vloaz da zek vloaz adal 1891. N'eus nemet adal ar bloaz-se ma c'heller rei niverou resis, tennet diouz ar rollou-niveri (merket « R » amañ). An niverou all (merket « P ») a zo tennet diouz prizadurriou graet gant M. Thomas Darlington (1801), Sir Thomas Phillips (1841), ha M. E. G. Ravenstein (1871).

Taolenn I. — Niver an dud barrek da gomz Kembraeg (1801-1921).

| | 1801 P. | 1841 P. | 1871 P. | 1891 R. | 1901 R. | 1911 R. | 1921 R. |
|---|---|---|---|---|---|---|---|
| Barrek da gomz kembraeg | 470.000 | 700.000 | 934.530 | 910.289 | 929.824 | 977.366 | 922.092 |
| Kementad hervez niver hollek ar pobladur | 80,0 % | 67,0 % | 66,2 % | 51,0 % | 49,9 % | 43,5 % | 37,1 % |

Aes eo gwelout ez eo chomet damheñvel niver ar gembraegerien e-pad an 50 vloaz tremenet, tra ma

kreske pobladur Kembre 90 %. En doare m'eo kouezet kementad ar re barrek da gomz kembraeg eus 66, 2 % da 37, 1 %.

Setu amañ da heul taolenn ar yezou e Kembre hervez oad an dud, hervez an tri roll-niveri diweza :

Taolenn II. — (Kembre, ha Menoe).

An niverou a ro ar c'hementad war 1.000 annezer cadet ouspenn 3 bloaz.

| Oad | O komz saozneg hepken | | | O komz kembraeg hepken | | | O komz an diou yez | | | Yezou all pe hep diskleriadur | | |
|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|---|
| | 1901 | 1911 | 1921 | 1901 | 1911 | 1921 | 1901 | 1911 | 1921 | 1901 | 1911 | 1921 |
| 3-5 | | 590 | 653 | | 130 | 112 | | 174 | 155 | | 106 | 80 |
| 5-9 | 567 | 560 | 659 | 158 | 97 | 78 | 272 | 265 | 216 | 3 | 48 | 47 |
| 10-14 | | 570 | 638 | | 60 | 47 | | 337 | 275 | | 33 | 40 |
| 15 24 | 517 | 571 | 617 | 104 | 46 | 36 | 374 | 360 | 309 | 5 | 23 | 38 |
| 25-44 | 487 | 542 | 593 | 126 | 62 | 42 | 382 | 378 | 327 | 5 | 18 | 35 |
| 45-64 | 412 | 457 | 515 | 199 | 126 | 83 | 387 | 403 | 366 | 2 | 14 | 36 |
| 65 + | 355 | 386 | 441 | 296 | 224 | 166 | 347 | 378 | 353 | 2 | 12 | 40 |
| | 498 | 537 | 589 | 151 | 85 | 63 | 348 | 350 | 308 | 3 | 28 | 40 |

E-touez ar re yaouank eo e kaver ar muia a dud o komz saozneg hepken. Ar re a gomz kembraeg nemetken a gaver dreist-holl e-touez ar vugale vihan-vihan pe an dud kosa. Ar re a gomz an diou yez dreist-holl etre 45 ha 64 bloaz.

Bremañ, e c'heller goulenn petra a c'hoarvez gant an dud dre ma kosaont. Da skouer, kemeromp an dud



etre 5 ha 15 vloaz e 1911. An dud-se a oa etre 15 ha 25 vloaz e 1921. Daoust hag ar re a gomze saozneg hepken o deus kendalc'het da gomz saozneg hepken, ar re a gomze kembraeg da gomz kembraeg hepken, ar re a gomze an diou yez da gomz an diou yez? Setu ar pez a ziskouez an daolenn da heul:

Taolenn III. — Pobladur (dre 1.000) hervez ar yezou hag an oad e 1921, keñver-ha-keñver gant ar pobladur hervez ar yezou hag an oad e 1911 (o terc'hel kont eus ar re a oa marvet etredaou).

| | OAD E 1921 | | | |
|---|---|---|---|---|
| | 15-25 | 25-45 | 45-65 | 65 + |
| Saozneg Hepken o chom beo adal 1911 | 274 | 413 | 241 | 59 |
| e 1921 | 294 | 452 | 244 | 61 |
| Kembraeg Hepken o chom beo adal 1911 | 38 | 37 | 40 | 26 |
| e 1921 | 17 | 32 | 39 | 23 |
| An Diou Yez o chom beo adal 1911 | 141 | 272 | 186 | 53 |
| e 1921 | 147 | 248 | 173 | 49 |

Evel ma weler, e-touez ar re etre 5 ha 15 vloaz o komz kembraeg e 1911, ne chome ket zoken e 1921 an hanter. Ma karer sellout piz ouz an daolenn ha jedi, e teu anat o deus kalz tud dilezet ar c'hembraeg evit ar saozneg.

Setu amañ en diwez eun daolenn o tiskouez kementad dre gant an dud barrek da gomz kembraeg e 1871, 1891, 1901, 1911 ha 1921, hervez ar c'honteleziou. Aes gwelout e talc'h ar yez vroadel kalz gwelloc'h e konteleziou ar C'hornog.

Taolenn IV. — KEMENTAD DRE GANT AN DUD BARREK DA GOMZ KEMBRAEG E PEP KONTELEZ.

| Kontelez | 1871 P. | 1891 R. | 1901 R. | 1911 R. | 1921 R. |
|---|---|---|---|---|---|
| Aberhonzu | 66.6 | 37.6 | 45.9 | 41.5 | 37.2 |
| Aberteivi | 95.5 | 94.9 | 93.0 | 89.6 | 82.1 |
| Kernarvon | 92.9 | 89.0 | 89.6 | 85.6 | 75.0 |
| Kerverzin | 94.0 | 89.0 | 90.4 | 84.9 | 82.4 |
| Dinbec'h | 77.1 | 65.9 | 61.9 | 56.7 | 48.4 |
| Flint | 69.9 | 67.4 | 49.1 | 42.2 | 32.7 |
| Maezeved | 4.0 | 6.1 | 6.2 | 5 4 | 6.3 |
| Meirionez | 94.4 | 93.5 | 93.7 | 90.3 | 82.1 |
| Menoe | 28.9 | 15.2 | 13.0 | 9.6 | 6.4 |
| Mon | 93.1 | 92.6 | 91.7 | 88.7 | 84 9 |
| Morganoug | 68.2 | 48 9 | 43.5 | 38.1 | 31.6 |
| Penvro | 35.6 | 31.3 | 34.4 | 32.4 | 30.3 |
| Trevaldoen | 43.9 | 50.1 | 47.5 | 44.8 | 42.3 |
| En holl | 66.2 | 54.0 | 49.9 | 43.5 | 37.1 |
| En holl (nemet Menoe) | 72.1 | 61.1 | 56.2 | 50.0 | 43.3 |

Notenn: — P = Prizadur R = Roll-niveri

Hervez eur brezegenn graet d'an 23-1-1930 gant THEKLA J. BEERE, LL. B., tennet diouz « Journal of the Statistical and Social Inquiry Society of Ireland ». gant aotreadur hegarat an oberourez hag ar gevredigez.




AR SAOZNEG E KEMBRE

1. Aberhonzu
2. Aberteivi
3. Kernarvon
4. Kerverzin
5. Dinbec'h
6. Flint
7. Maezeved
8. Meirionez
9. Menoe
10. Mon
11. Morganoug
12. Penvro
13. Trevaldoen

# Landsmaal ha Riksmaal

## Ar Stourm evit ar Yez e Norvegia

Kudenn ar yezou e Norvegia a zo hep mar al luzieta eus höll gudennou ar yezou en Europa. An norvegeg evel yez skrivet a yeas war ziskar meur a gantved a zo, ha daoust ma voe miret evel yez komzet gant ar bobl, evel pep yez komzet e voe trefoet ha rannet en eilyezou stank. Ar yez lennegel diazezet war an eilyezou-se, a zo bremañ unan eus an diou yez-Stad anavezet gant gouarnamant Norvegia, n'eo ket kosoc'h eget kreiz an 19-vet kantved. Ar yez all implijet er vro a vez anvet norvegeg-daneg, da lavarout eo, daneg distaget hervez doare an norvegeg, hag ennañ geriou ha troiou-lavar tennet diouz an norvegeg.

### A-RAOK 1814

Diwar ar 15-vet kantved betek 1814 e voe staget Norvegia ouz Danmark. Ne voe mui skrivet netra e norvegeg abaoe ar 14-vet kantved, hag e-pad ar 16-vet kantved, ma voe eun dihun lennegel er vro, pep skrid a voe savet e daneg. Ar Vibl daneg dreist-holl a voe bras-kenañ he levezon.

An norvegeg a voe kollet buan er c'hêriou, tra ma voe miret war ar maez. Koulskoude den ebet ne zeuas d'ezañ ar soñj da skriva eun dra bennak er yez-se.



Diwar 1536 e voe an daneg ar yez-Stad n'eus nemeti, implijet el leziou-barn, er mererez-bro, el leziou-barn.

E-kerz an 18-vet kantved ec'h en em rannas daneg Norvegia diouz daneg Danmark. Kemer a reas an ano a Riksmaal. Bez' e oa yez an dud desket, yez ar gouarnamant, yez al lennegez. Doujet-bras e veze gant ar werin. En doare ma skrive unan eus difennourien ar yez vroadel, Arne Garborg: « Zoken evit ar gouerien, an daneg a oa eur Yez Sakr; Hon Aotrou en doa komzet e daneg war Menez Sinai, hag ar Re Eürus a gomze daneg er Baradoz ».

Ne oa ket a skol-veur neuze e Norvegia. Ret e oa d'ar studierien mont da Geubenhaven. Skol-veur Kristiana (ano koz Oslo) ne voe savet nemet e 1811.

### 1814-1905

E 1814 e voe distaget Norvegia diouz Danmark, hag unanet gant Sveden, dindan an hevelep roue, hogen gant eur reoladur-Stad a ziforc'h. An dra-se a reas kalz da zihuna ar menoz broadel. Yez ar Stad nevez, evel just, a voe an norvegeg-daneg (pe Riksmaal), ha lezennou a voe graet d'he difenn ouz ar svedeg.

Da skouer:

*Mellad 33. — Pep skrid-danevell a-zivout traou Norvegia, ha pep doare lizer stag outo a dleo beza skrivet e yez Norvegia.*

*Mellad 47. — Hervez eur reolenn striz e tleo ar Roue beza kelennet en eun doare dereat war yez Norvegia e-pad e yaouankiz.*

*Mellad 81. — Pep lezenn a vo savet e yez Norvegia.*

Diwar neuze, skrivagnerien vrudet a glaskas norvegekaat ar yez tamm-ha-tamm. E 1835 ec'h embannas Wergeland eur skrid « Diwar-benn adaozadur yez Norvegia », o c'houlenn ma vije degemeret geriou tennet eus an eilyezou er yez skrivet. Moe hag Absjornsen a gendalc'has gant al labour-se, ha Knudsen (1812-95) a gemmas ar geriadur hag ar reizskrivadur d'o lakaat da glota gwelloc'h ouz ezommou hag hengouniou ar vro.

War-dro kreiz an 19-vet kantved e teuas eur bagad tud, a lavaras ne dalveze da netra klask norvegekaat ar Risksmaal, keit ha ma chomje danek ar yezadur. Blenier ar bagad-se a oa eur c'houer, Ivar Aasen (1813-96), ha war e skridou eo e voe diazezet eur yez nevez, anvet Landsmaal. Aasen en doa studiet trefoedachou ar werin, ha ganto en doa savet eur yez skrivet unvan, a oa e gwirionez eur yez nevez. E 1848 ec'h embannas eur Yezadur, e 1850 hag e 1853 eur Geriadur hag eur Skrid da zifenn e yez. Ouspenn se e savas barzonegou enni, barzonegou a dalvoudegez, hervez barn an holl, tra ma veze heuliet e skouer gant skrivagnerien vrudet all.

Aliou disheñvel a glever a-zivout talvoudegez al Landsmaal. El Levr embannet gant ar Stad da geñver Diskouezadeg Paris 1900, e lavarer « *ez eo eur yez ijinet na vez komzet gant nikun; diazezet eo war eilyezou koz ar C'hornog, hag a-wechou war an hennorvegeg. Bez' ez eo eur yez-pobl peurgaeraet, kosoc'h he stumm eget hini an eilyezou komzet end-eeun* ». Bjornson hag Ibsen a reas goap anezi. War an tu all, e skriv Leach e « Skandinavia ar Skandinaved » : « *Aasen a gavas e oa nesoc'h an eilyezou an eil ouz eben eget ma kreded a-raok, ha pinvidikoc'h o geriadur. Kavout a reas e oant diskennet eus an hennorvegeg, ha nann eus an daneg trefoet. Sevel a reas eur yezadur hag eur reizskrivadur unvan, harpet dreist-holl war eilyezou Kornog Norvegia, hag i tostoc'h ouz an hen norvegeg, o kemer a vare da vare stummou eus ar yez koz* ». War a lavar Garborg, « *diskouezet en doa e oa c'hoaz beo yez Norvegia, buhezekoc'h ha freskoc'h eget n'en doa kredet nikun. E gwir, dizoloet en doa Norvegia nevez war zouar Norvegia goz* ».



Al Landsmaal a gemeras perz neuze er vuhez politikel, rak difennet e voe gant Tu ar Frankizourien. Eur brezel a darzas etre difennourien ar Riksmaal ha re al Landsmaal. E 1885, dre 78 mouez a-enep 31, e c'houlennas ar Parlamant digant ar gouarnamant « *ober en doare ma vo lakaet yez ar bobl, er skoliou hag er mererez-bro, e-kichen ar yez skrivet boutin* ». Hag e 1892 e voe embannet al lezenn da heul :

« *Mererez ar Skoliou (e pep kevrenn-vro) a zivizo e pe yez e tle beza savet al levriou-skol, e Landsmaal pe er yez skrivet boutin, hag e pe yez e tle beza skrivet poelladennou ar vugale; pep bugel avat, a dle beza barrek da lenn an diou yez.* »

Al Landsmaal a voe degemeret evel penna yez ar gelennadurez e kalz skoliou-bihan, dreist-holl e Kornog ha Kreiz ar vro, hag ivez e kalz skoliou evit ar re vras. E 1896 e voe rediet an holl da zeski al Landsmaal er skoliou uhel, hag e 1899 e voe krouet eur Gador Landsmaal er Skol-Veur.

Betek 1899 ne voe graet hogos netra a-enep ar yez nevez. Hogen pa voe merzet edo oc'h en em skigna

muioc'h-mui, eur gevredigez a voe savet da zifenn ar Riksmaal, dindan bleniadur ar skrivagner brudet Bjornson. Diwar neuze e voe rannet pobl Norvegia e daou Du : Tu al Landsmaal ha Tu ar Riksmaal. Ar re genta a fell d'ezo diskar ar Risksmaal ha lakaat al Landsmaal en e lec'h. An eil re a c'houlenn, an darn vuia anezo, ma vo miret ar Riksmaal, hogen ma vo norvegekaet nebeut-ha-nebeut.

Adal 1905

E 1905 e tizas Norvegia evit mat kaout hec'h emrenerez. Diwar neuze ez eas al Landsmaal buan war-raok. An holl vugale a voe lakaet d'e zeski, hag e 1908 e roet d'ezañ er Skol-Veur an hevelep gwiriou gant ar Riksmaal.

Ar Riksmaal e-unan a voe kemmet. E 1917 e voe degemeret eur reizskrivadur nevez. Lakaet e voe meur a c'her eus an diou yez, distaget en hevelep doare, da veza skrivet ivez en hevelep doare. Ouspenn se e voe daskoret da veur a gêr ha da veur a rannvro o anoiou norvegek koz, ha skarzet an anoiou danek kuit.

Hizio e vez implijet al Landsmaal e 2.000, war ar 6.000 skol-vihan a zo war ar maez. An 2.000 skol-se a glot ouz eur pobladur a war-dro 430.000 den, war eur pobladur hollek a 1.980.000 den evit ar maeziou er vro a-bez. Ar skolidi a c'hell ober gant al Landsmaal er skoliou-etre, hogen n'eo deut betek-hen da veza ar yez penna nemet en eun nebeut anezo. Embannet e vez al Lezennou en diou yez, ha goulennet eo bet gant meur a gant a gargidi ma vo implijet al Landsmaal er mererez-bro.

Diaes eo lavarout petra a c'hoarvezo pelloc'h. Ar



genwerzerien, kelennerien ar Skol-Veur hag an dud a lezenn a zo a-du gant ar Riksmaal. Ar bolitikerien, ar vistri-skol hag ar gouerien a zo a-du gant al Landsmaal. E gwirionez, daoust ma hañval an diou yez stourm an eil ouz eben, o-diou e labouront da dizout an hevelep pal : rei da Norvegia eur wir yez vroadel. Bep bloaz e tosta ar Riksmaal ouz an hen-norvegeg, dre an doare-skriva hag ar geriadur. A-hend-all, ret eo anzav n'eo ket deut al Landsmaal da veza eur yez voutin; n'he deus ket a c'heriou evit an traou-bremañ, hag e rank beza atao o kemer geriou digant ar Riksmaal. Ma teu eun deiz an diou yez da veza kendeuzet en unan, anat eo ne vo ket warc'hoaz na zoken hep dale.

**Hervez**

**Thekla J. BEERE,**

**diouz « Journal of the Statistical and Social Inquiry Society of Ireland ».**

# Disrannerez Hungaria

## 1. — HUNGARIA A-RAOK AR BREZEL.

A-raok ar brezel he doa Hungaria 324.411 kilometrad karrez, da lavarout eo, e oa war-dro dek gwech brasoc'h eget Breiz. En em astenn a rae e-kreiz kompezenn vras an Danao, bevennet en Hanternoz, er Biz, er Reter hag er Gevred gant aradennad ar C'harpatou, er C'hreisteiz gant an Danao, an Drava hag ar Szava, er C'hornog gant al Leitha.

E sell eus an douaroniez, kenkoulz hag e sell eus an arboellerez, e oa eur vro unvan-meurbet. Ar gêrbenn, Budapest, a oa hogos kreizenn douaroniezel, hag a zeuas buan da veza kreizenn arboellerezel ar vro. Broeziou meneziek an Hanternoz a gase koad da vroeziou ar gompezenn, hag a veze pourvezet ganto en ed en eskemm. Traezou-ijinerez graet en Hanternoz a veze gwerzet er C'hreisteiz. Ha micherourien an Hanternoz a gave labour bep hañv er C'hreisteiz da vare an eost.

Annezet e voe ar vro gant an Hungared, anvet ivez Majiared, deut eus Azia e dibenn an 9-vet kantved. Ganto e tegasent o yez, anezi eur yez nânn-indezeuropek, eus kerentiad ar yezou finn-ougriek (S. Istor ar Bed, levrenn I, p. 110). Nebeut goude ec'h en em



rejont kristen, hag e savjont eur rouantelez. Diwar neuze n'eo o istor nemet istor brezeliou dibaouez ouz an Durked hag ar C'hermaned. E 1687 e kouezas Hungaria dindan beli Impalaered Aostria. Ar re-mañ a strivas da c'hermanekaat ar vro. Hogen en 19-vet kantved, dindan bleniadur Széchenyi, Eôtvôs, Kossuth, Deàk (tud hag a dlefe beza anavezet o anoiou hag o oberou gant an holl e broiou bihan Europa) e tasorc'has Hungaria. E 1867 e voe embannet emrenerez ar vro, ha kurunet Fransez-Jozeb evel « Roue an Hungared ».

Kent ar Brezel Bras e oa Hungaria eur Stad kevredet gant Aostria, hogen distag diouti nemet e sell eus ar Rener, an Arme hag an Traou a Ziavaez.

Mar doa Hungaria eur Stad, avat, n'eo ket da lavarout ne oa enni nemet Majiared. Pa darzas ar Brezel e 1914 e oa enni:

11.820.416 a dud o komz majiareg
1.903.357 a C'hermaned
1.946.337 a Slovaked
2.948.186 a Roumaned
464.270 a Rutened
654.324 a Groated hag a Serbed

Ar Slovaked hag ar Rutened a oa dreist-holl en Hanternoz, ar Roumaned er Gevred, ar Groated hag ar Serbed er Mervent. Gwall gemmesket e oa an holl vroadeleziou, avat, evel en darn vuia eus broiou Kreiz-Europa.

An Hungared a lavar hizio o deus lezet pep frankiz gant ar broadeleziou disheñvel a oa en o serr, ha gwir a-walc'h e tle beza, peogwir e rank ar remañ hen anzav. Arabat ankounac'haat koulskoude ne dalv ket kalz ar frankiz hep skoazell ar Stad. Ha

politikerez ar Stad a zo bet rei skoazell da gement a c'helle majiarekaat ar vro. Daoust d'an druez a c'hellomp kaout ouz Hungaria dispennet, n'hon eus ket da guzat ar wirionez.

2. — FEUR-EMGLEO TRIANON.

Hungaria, kevredet gant Aostria, a reas hag a gollas ar Brezel. Deut amzer ar peoc'h, roget gant an Dispac'h hag aloubet, e rankas plega d'an Drec'hourien. Biskoaz marteze n'he devoe eur vro da sina eur peoc'h ken kriz hag ar feur-emgleo siellet d'ar 4 a vezeven 1920 e Palez Trianon:

Koll a rae Hungaria 232.578 kilometrad karrez a zouar (war-dro 7 gwech Breiz), da lavarout eo, ouspenn 7/10-vedenn eus he gorread-douar.

Koll a rae 13.279.516 a dud, da lavarout eo, war-dro an 2/3-erenn eus he fobladur; 3.227.000 anezo Majiared rik, bodet an darn vuia anezo a-hed harzou ar Stad nevez.

Koll a rae hogos an hanter eus he douarou-ed ha segal, ouspenn an hanter eus he douarou-heiz, kerc'h, maiz hag avalou-douar. Koll a rae ouspenn an hanter eus he c'hezeg, diou drederenn eus he chatal hag he deñved, hogos an hanter eus he moc'h, tri falevarz eus he gwiniegou, hogos he holl goadeier, hag he holl eoul-maen, he holl holen, he holl aour, he holl arc'hant. Koll a rae ouspenn an hanter eus he labouradegou, ouspenn an hanter eus he hentou-houarn, nao-dekvedenn eus hec'h arouezlec'hiou pellgomz. Rivinet e oa he c'henwerz gant ar C'hornog.

3. — PERAK E VOE DISRANNET HUNGARIA.

« Gwir ar Poblou da aoza drezo o-unan o buhez » a oa bet embannet gant Wilson da ziwez ar Brezel, hag adembannet gant holl izili Kevredad ar Re Unanet gwitibuan. En ano ar gwir-se e voe adsavet Polonia, krouet Stadou ar Mor Baltek, ha disrannet Aostria. Pa voe disrannet Hungaria, ne voe ket sellet ken piz ouz ar mennad-diazez-se.



Roet e voe d'ar Stad a anvjod Tchec'hoslovakia, 1.700.000 a Slovaked, 440.000 a Rutened, ouspenn 1.000.000 a Hungared, ha 265.000 a C'hermaned.

Roet e voe da Roumania, a-gevret gant 2.819.000 a Roumaned, 1.664.000 a Hungared, hag a C'hermaned 557.000.

D'ar Stad a anvjod Yougoslavia e voe roet, a-gevret gant 2.767.000 a Groated hag a Serbed, 80.000 a Roumaned, 571.000 a Hungared ha 444.000 a C'hermaned.

Berr-ha-berr, lakaet e voe 3.333.000 a Hungared hag 1.482.000 a Alamaned (hep menegi 1.700.000 a Slovaked ha 440.000 a Rutened) e dalc'h Stadou estren, hep goulenn diganto nag aotre nag ali.

Perak kement-se?

1. Dre youl ar Re Unanet, — dre youl Bro-C'hall dreist-holl, — da greñvaat Stadou an Emgleo Bihan.

2. Dre ziouiziegez an dud-a-Stad a aozas an emgleo: ne ouient netra diwar-benn istor Hungaria ha doare ar broadeleziou e kompezenn an Danao; hag en em harpa a rejont war rollou ha diellou faos.

Aes e vije bet ober gwelloc'h, evel m'hen diskouezas meur a zen a studias piz ar gudenn, evel da skouer ar Saoz Lord Rothermere. Dre zistriza eun tammig an harzou lakaet da Hungaria bremañ, e vije bet daskoret an hanter eus ar Vajiared kollet d'o mammvro, hep ober nemeur a c'haou d'ar broadeleziou all. Harzou feur-emgleo Trianon, avat, a oa harzou brezelel. Hag evel m'int bet treset e 1920 e chomont e 1930.

4. — REOLADUR AN « NIVEROU-BIHANA ».

Hervez feuriou-emgleo Saint-Germain, a ziazezas ar Stadou a gemere lec'h Impalaeriez Aostria, e tle an « niverou-bihana », da lavarout eo ar broadeleziou estreget ar vroadelez-Stad, kaout ar gwir da veza desket en o yez. Ar gwir o deus ivez da sevel, da virout ha da zerc'hel skoliou gant o arc'hant. Bez' e tleont ouspenn degemer digant ar Stad diwar ar roll-dispign boutin, eur yalc'had skoazell reiz ha dereat.

E sell eus ar relijion e tle beza roet da bep kredenn an hevelep frankiz hag an hevelep skoazell.

Etre sina mennadou ar feuriou-emgleo, siouaz, ha seveni ar mennadou-se ez eus meur a harz ha meur a skoilh. Bremaik hen gwelimp.

5. — AR VAJIARED E TCHEC'HOSLOVAKIA.

Goude beza klasket mouga ar Slovaked, ar Rutened, ar C'hermaned o chom war an douar nevez roet d'ezo, e rankas an Tchec'hed trei kein gant aon beza mouget o-unan. N'hon eus ket amañ da gomz, avat, eus emzao ar C'hermaned hag ar Slovaked a-enep an Tchec'hed, nemet eus ar pez a c'hoarvezas gant ar Vajiared lakaet e serr ar re-mañ.

a) Strisaet e voe gant Reoladur-Diazez Tchec'hoslovakia ar gwir da sevel skoliou. « Ne c'heller kroui ensavaduriou divoutin a gelennadurez hag a zesaverez nemet en tu-mañ da harzou al Lezenn » (§ 120, 1-a dilinennad). E 1918, en darn eus Hungaria a zo bet roet d'an Tchec'hed, e oa 4.280 skol-bobl. Desket e veze en hungareg e 3.039 anezo. Hizio ne chom nemet 728, hag emañ an Tchec'hed atao o vihanaat o niver.

War an 43 skol-etre hungarek a oa e 1918, ne chom nemet unan, — e 9 anezo, avat, e vez graet skol en hungareg hag e slovakeg.



Torret eo bet an holl skoliou-labour-douar hag ar skoliou-ijinerez. Ne vez ket aotreet krouidigez skoliou hungarek nevez. Ne vez roet na skoazell nag arc'hant d'ar skoliou hungarek gant ar Stad. En enep, miret e vez ouz kerent hungariat kas o bugale d'ar skol hungarek: an Enseller eo en deus ar gwir da lakaat ar bugel er skol-mañ-skol, da veza kelennet er yez-mañ-yez. Kement-se da tchec'hekaat ar Vajiared. Eun dra a bouez ouspenn: ne chom ken a skolioumistri, hag a-barz nemeur ne vo mui kavet a gelennerien da zeski en hungareg.

b) War dachenn ar relijion, heskinet e vez an Hungared, Katoliged koulz ha Protestanted (Kalvinidi). Torret e vez o skoliou, laeret an tiez hag an douarou stag outo. Difennet eo bet kana en hungareg en ilizou 'zo, hag eveziet-piz e vez ouz ar prezegennou. Kalz beleien ha pastored a ouenn hungariat a zo bet harluet. E pep lec'h e klask an Tchec'hed planta Iliz Diforc'her Bohemia.

k) Adaozet e voe e Tchec'hoslovakia, evel e Roumania hag e Yougoslavia, doare perc'henna an douar. Kemeret e voe gant ar Stad an holl berc'hentiezoudouar en tu-hont da 500 devez-arat, da veza roet d'an disoudarded tchec'hat, da gerent ar soudarded tchec'hat bet lazet er Brezel, d'ar breuriezou-labourdouar, h. a. An Hungared diberc'hennet a voe paeet e kurunennou-paper, evel m'o dije talvezet ar re-mañ kement ha kurunennou-aour, tra ma talvezent, e gwirionez dek gwech nebeutoc'h. Betek er bloaveziou diweza, ne veze roet d'an Hungared paour mann eus an douarou kemeret, daoust m'int devezourien, 63,3 0/0 anezo, ha 48 0/0 anezo hep douar ebet.

d) En diwez, nac'het e vez ouz miliadou a Hungared o gwiriou keodedel ha politikel.

## 6. — AR VAJIARED E ROUMANIA

a) E sell eus ar gelennadurez, n'eo ket gwelloc'h stad ar Vajiared e Roumania eget e Tchec'hoslovakia. Da genta, goude beza roumanekaet holl skoliou ar Stad, ec'h aotreas gouarnamant Bukuresti d'ar Vajiared, d'ar C'hermaned ha d'ar broadeleziou all digeri skoliou dishual en o lec'h, hervez divizou ar feuriou-emgleo. Abaoe, avat, en deus kemmet menoz, hag e ra gwasa ma c'hell da zizober ar pez en deus graet. Ne vez roet skodenn-skoazell ebet d'ar skoliou dishual. Er broeziou poblet gant Majiared nemetken e sav « tachennadou sevenadurez ». hag eno e vez kelennet bugale an Hungared e roumaneg gant mistri-skol rouman paeet-mat gant ar Stad. Er skoliou hungarek zoken, e rank kelennerez ar roumaneg kemer muioc'h-mui a lec'h. Er skoliou katolik e voe difennet-krenn kelenn en hungareg.

E Transilvania (da lavarout eo ar rannvro roet da Roumania), e 1918 e oa eur skol dre 633 bugel majiar. E 1926 e oa eur skol dre 1940 bugel.

Hungared Transilvania o deus kollet 60,8 % eus o skoliou pobl, 74,3 % eus o skoliou- « bourc'hizien », 63,5 % eus o skoliou-etre, 99,9 % eus o skoliou-kenwerz, 75 % eus o skoliou-mistri.

b) Iliz ar Reter a zo bet lakaet gant Stad Roumania a-us d'an holl gredennou all. Kalz eus o madou a zo bet lamet digant ar re-mañ, harluet hag heskinet darn eus o beleien hag o fastored.

k) Adaozadur ar perc'henna douar a zo bet graet e Roumania, evel e Tchec'hoslovakia, diwar goust ar Vajiared. E Transilvania, kement den en deus 10 devez-arat mar deo e kêr, 30 devez-arat mar deo war ar maez, a c'hell beza diberc'hennet. An dic'haou-diberc'henna a zo bet niveret e « leuiou » - paper, hervez priz 1913, e-lech beza niveret e « leuiou »-aour. Ouspenn, diberc'hennet e c'hell beza, ne vern pe vras pe vihan eo e damm-douar, an neb na chom ken er vro abaoe 1918. Evel-se eo bet diberc'hennet an Hungared harluet gant ar Roumaned, hag an Hungared o deus « dibabet » mirout o broadelez; an dra-mañ a-enep feur emgleo Trianon. Ac'hano kudenn an « dibaberien » hungariat, nevez douget dirak lez-varn Kevredigez ar Broadou.

d) E sell eus gwiriou an den, anavezet e vez dre Europa doareou ar Roumaned, ha penaos e ouzont falsaat ar votadegou, dre douellerez pe dre heg. Torret eo bet frankiz ar c'humuniou, anvet e vez an holl gargidi gant gouarnamant Bukuresti, hag an 2/5-vedenn eus izili ar c'huzuliou-kêr. Ar re-mañ a c'hell beza divodet gant ar gouarnamant, hag holl danevellou-skrid o bodadegou a rank beza savet e roumaneg, hag e roumaneg hepken.

## 7. — AR VAJIARED E YOUGOSLAVIA

a) E sell eus ar skol ez eo aet ar Serbed buanoc'h c'hoaz eget ar re all. Diskaret eo bet an holl skoliou hungarek gwitibunan. 622 skol-vihan ha 32 skol-etre a zo bet kemeret evel-se gant ar Stad. E Yougoslavia, evel ouzer, n'eus ket a skoliou dishual e derez kenta ar gelennadurez: stadelaet eo bet an holl skoliou bihan. En doare-se, ne vez mui kelennet en hungareg nemet pa blij da c'houarnamant Beograd hen ober eunan, ha c'hoaz, goude an eil bloavez-skol, traou a zo a vez desket e serbeg. Renerien ar Gelennadurez

eo a ziviz e pe yez e tle beza kelennet eur bugel, ha n'eo ket e gerent. Betek nevez 'zo e veze kaset d'ar skol serbek pep bugel en doa e dad pe e vamm eun ano slavek.

b) Iliz Reterel ar Serbed a vez lakaet er renk kenta gant gouarnamant Beograd. Ar Stad a anv evit pep kredenn an dud karget da gentelia war ar relijion. Kalz eus madou an Ilizou a zo bet laeret, pe damlaeret, kalz beleien ha pastored harluet. Nag an Iliz katolik nag al Lutheridi nag ar Galvinidi n'int bet c'hoaz aotreet o reoladur gant ar gouarnamant, ha ne vez ket roet d'ezo an harp a dlefent kaout, hervez niver ar gredourien.

k) E sell eus an douar, ez eo aet ar Serbed pelloc'h eget an Tchec'hed hag ar Roumaned, o virout an holl zouarou diberc'hennet evito o-unan, hag o kemer, ouspenn an douar, al loened hag ar binviou-labour, Ar berc'henned nevez, menezidi damsevenaet eus kreisteiz ar vro, o deus lezet ar c'hounidigez da vont war-gil, en doare ma lavar ar c'helaouennou serb o-unan eo deut ar vro da veza 100 vloaz diwezat.

d) An Hungared ne voe aotreet d'ezo kemer perz e buhez politikel ar vro nemet a-nebeudou. N'o deus gellet kas kannaded d'o difenn er Parlamant nemet adalek 1927. Ha c'hoaz, heñvel e vez doareou ar Serbed e-keñver ar votadegou ouz doareou ar Roumaned. Ar c'humuniou n'o deus kuzuliou-kêr dilennet gant ar bobl nemet adalek 1927. Ha kevrennet eo bet ar vro a-ratoz-kaer da rei ar galloud brasa d'ar Serbed e pep kevrenn.

## 8. — HUNGARIA ABAOE AR BREZEL

Ar vro vac'hagnet he deus klasket adaoza he buhez, daoust d'ar strafuilh degaset en hec'h arboellerez, grevusaet gant kudenn an dec'hidi: ar 450.000 a Vajiared, kargidi dreist-holl, kaset kuit gant an Tchec'hed, ar Roumaned, ar Serbed, hag o doa klasket repu war douar bihanaet o mammvro.



Ken diaes, avat, eo d'an Hungared plega da zivizou kriz feur-emgleo Trianon, ma reont kement ha ma c'hellont evit ma vo torret, pe adaozet da vihana. Dirak holl boblou ar bed e tisplegont o reuzeudigez. Ha ken dereat eo o c'hlemm, ken truezus o flanedenn, ma kavont dre holl tud d'o selaou: « Nem, nem, soha! », « Nann, nann, biken! », sed aze o ger-stur, a zo ivez ger-stur an holl o deus prederiet a-zivout stad Europa war-lerc'h ar Brezel Bras. Lavaret e oa bet d'imp e vije diwez evit mat da waskerez ar broadeleziou, ha setu m'emañ gwasoc'h ar bed gant ar broadeleziou hizio eget kent. Brao eo komz evel ma reer en deiziou-mañ diwar-benn Stadou Unanet Europa. Hogen bravoc'h e vefe labourat a-zevri da derri an ere a stag pep Stad ouz eur vroadelez, a laka e pep Stad eur vroadelez hag eur yez a-us d'ar broadeleziou ha d'ar yezou all. Keit ha ne vo ket sellet ar vroadelez evel eun dra divoutin, eun dra eus an Den a-raok beza eun dra eus ar Stad, pep kudenn vroadel, a-wec'h diskoulmet, ne raio nemet maga kudennou all.

kenaozet gant

ROPARZ HEMON.




# Kelennadurez Dishual ar Bobl en Hungaria

Derou kelennadurez dishual ar bobl en Hungaria, — er-maez eus ar skol hag eus savidigez pennlezennou ar gelennadurez, — a zo stag ouz ano ar Baron Jozeb Eôtvôs, ministr ar C'hredennou hag ar Gelennadurez, a fizias e Stefan Türr ar garg aoza kelennadurez ar bobl. E-doug meur a zekved e voe sellet evel kenta kefridi uhelaat stad speredel an dud desket a renk etre. Krouet e voe Kuzul Broadel ar Gelennadurez a-ratoz evit unvani labour ar c'hevredigeziou-kelennadurez disheñvel. Ar gelc'hgelaouennig skeudennaouek embannet dindan an ano a Vasàrnapi kônyv (Levr ar Sul) a voe talvoudus dreist-holl evit skigna an deskadurez e-touez bugale ar skoliou. Ar « C'helenndi Dishual », savet e 1895, a yeas en-dro da genta er c'hêriou. Kuzul Broadel ar Gelennadurez Dishual, diazezet e 1911, a voe diouz eun tu alier Ministrerez ar Gelennadurez, ha diouz an tu all, kreizenn an emzao. An holl ensavadurioù-se a zo bet oberiant-meurbet, dreist-holl evit pez a sell ouz kelennadurez ar re na ouient ket lenn. Labouret o deus da astenn anaoudegez ar skiantou e-mesk tud ar werin. Lenndiou-pobl a zo bet savet ivez gant Strollad-Evezia ar Mirdiou hag al Lenndiou.

An holl strivou-se, avat, o doa douget nebeut a frouez. N'oant ket bet kreñv a-walc'h da leunia an islonkou etre ar renkadou-tud e sell eus an deskadurez. N'oant ket bet evit seveni c'hoant ar vroiz da c'hounit eun tamm gouiziegez. War-lerc'h ar Brezel Bras, e voe ret sevel eur Greizenn-Ren, hag evit aoza ar Gelennadurez Dishual hervez ezommou ar werin, kemer skoazell digant ar Stad. E 1922 e voe torret Kuzul Broadel ar Gelennadurez, ha fiziet al labour er Ministrerez. Dastumet e voe Strolladou Kelennadurez-Pobl er « C'homitadou » (kevrennou ar vro), hag e kêriou bras 'zo. Pennrener ar Strollad eo ar Prefed pe ar Maer, ar Merour eo Enseller Roueel Kelennadurez ar c'henta derez, hag ar Skriddanevellour eo Sekretour ar Gelennadurez-Pobl. Harpet eo bet an emzao, ken war an dachenn speredel, ken war an dachenn vateriel, gant an aozadurioù rannvroel. Abaoe eun nebeut bloavezioù ec'h enskriv ar c'humuniou war o roll-dispign yalc'hadou da skoazella labour ar Gelennadurez-Pobl Dishual. Ar Stad ivez a ro yalc'hadou a ya war vrasaat bep bloaz. E 1914/15 e kaver enskrivet er pennad-se eus roll-dispign Hungaria 58.000 pengô. Ar Stad hungariat a vremañ, hag hi enkaet etre he harzou nevez, he deus roet evit se, e 1924/25, 44.500 pengô, ha 52.230 pengô e 1928/29.

### *Doareou ar Gelennadurez-Dishual*

Ar Gelennadurez-Pobl Dishual, a zo disheñvel-tre he faliou, a zo disheñvel-tre ivez he doareou-ober.

1. *Skol an Dilizerenneien.* — Skignet evel ma vez annezerien Hungaria war douarou ec'hon, darempredet-rouez evel ma veze ar skoliou e-pad ar Brezel, harzet evel m'eo bet buhez arboellerezel ar vro, n'eus ket da souezi ma chom c'hoaz 400.000 a dud ha na ouzont ket lenn. Ret eo laza an dilizerennegez e-touez ar re yaouank. Evit se e ranker labourat diehan e-pad dek vloaz. Savet e voe e 1928/29, 516 rummadkenteliou evit an dilizerenneien.

2. *Kenteliou an Derez Kenta.* — Evit klokaat kelennadurez ar c'henta derez, hag hi diglok peurliesa, ez eo bet savet, dreist-holl er c'heriadennou hag er strolladou-mereuriou skoliou evit an dud en o ment. Displegadennou a vez graet d'ezo diwar dra pe dra. Kreski a ra buan an niver anezo. E 1925/26 e oa 180, e 1928/29 e oa 777.

3. *Kenteliou evit skigna an deskadurez dre-vras.* — Ar c'henteliou-se a vez graet hervez ezommou speredel an dud desket. Niver ar skoliou e 1924/25 a oa 242, e 1928/29 e oa 546.

4. *Displegadennou o talvezout da skigna an anaoudegeziou dre-vras.* — Graet e vez an displegadennou-se eur wech an amzer da glota ouz ezommou ar c'hornad-mañ-kornad, diwar-benn anaoudegeziou a dalvoudegez pemdeziek. Emañ o niver o vont war gresk bep bloaz. E 1925/26: 31.492; e 1926/27: 52.866; e 1927/28: 61.054; e 1928/29 (hervez an danevellou-skrid degouezet betek hizio): 81.893.

An niverennou da heul a ziskouez splann astennidigez ar gelennadurez-pobl. Setu amañ niver an eurveziou gouestlet d'ar gelennadurez-se: (e-pad 4 bloaz, 1925/28) 86.266, — 132.940, — 175.719, — 221.281.

5. *Lenndiou-pobl.* — Al lenndiou-pobl nevez krouet a zo bet graet da glota ouz ezommou speredel ar

c'heriadennou hag ar strolladou-mereuriou, rak er c'hêriou ez eus pell 'zo lenndiou ar seurt-se. Meur a vloaz a dremeno a-raok ma vo savet lenndiou dre-holl. E 1927/28 e voe savet 1.561 lenndi e 1.165 kumun: 140 lenndi bras, 163 lenndi etre, 907 lenndi bihan ha 301 lenndi bihanoc'h c'hoaz. Al lenndiou savet a-raok an emzao a vez enstrollet hag adaozet hervez ar reolennou nevez. Dindan bleniadur ar Ministrerez e vez embannet gant ar C'homitadou hag ar c'hêriou, nevez 'zo, levriou-pobl, d'ezo testennou a dalvoudegez voutin.

6. Ministrerez ar C'hredennou hag ar Gelennadurez a zo gantañ eun dastumad *gwerennou letern-skeudenni* evit aesaat ar c'helennerez dre skeudennou. Bemdez e vez kaset etre 30 ha 35 kilogrammad a werennou e pep korn eus ar vro.

7. *Skol-Veur Dishual ar Skingomzerez.* — Bep sizun e vez graet diou zisplegadenn e studio Budapest evit skigna ar ouiziegez e-touez an dud a bep renk. Dre se e vez rannet pep eurvez-displegadenn e teir lodenn: 1. sonerez, 2. prezegenn, 3. goulennou ar sizun.

8. *C'hoariva ha Sonerez.* — Aozet e vez strolladou c'hoarierien. Da warezi teñzoriou ar sonerez hungariat ouz levezon an estren, e vezont skignet e-touez an dud dre harp pladennou sonskriverez.

9. O veza ma 'z eus e-mesk tud ar werin re na lennont netra nemet al *Levr-Bloaz*, uhelaet eo bet an danvez anezañ dre harp pennadou-skrid roet d'an embannerien. En doare-se e 'talvez al Levr-Bloaz da gelennerez ar bobl.

10. Abaoe ar Brezel, kumuniou, niverusoc'h-



niverusa, a laka sevel, alies gant skoazell ar Stad, *Tiez ar Bobl* evit harpa skignerez ar gelennadurez dishual e-touez ar bobl.

Diou gelc'hgelaouenn vras, a-ratoz evit se, a bleustr war gudennou ar gelennadurez-pobl dishual.

# "Brezoneg ar Vugale"

Lavaret hon eus perak hon eus ranket kemma doare-embann levriou-pobl Gwalarn. Hervez ar pez hon eus gwelet e-doug an tri miz diweza, mat hon eus graet.

N'hor boa ket gellet displega en hon diweza pennad an holl abegou o deus hon douget da embann, e-lec'h « Levriou ar Vugale », disheñvel o stumm hag o friz, levriouigou moulet holl hervez an hevelep skouer, ha gwerzet holl gwibunan evit pemp gwenneg hepken. A-boan m'hor boa meneget kudenn al lodennerez.

Pouezet hon eus meur a wech war eun dra: ne c'hell eur gefridi e-giz kefridi « Brezoneg ar Vugale » teurel frouez, nemet roet e vefe da bep bugel, n'eo ket eul levr, hogen meur a levr a vareadou damresis, hag e-pad meur a vloavez.

Gant an doare-embann koz, ne c'helled ket hen ober. Re ger e oa al levriou. Diviet e vefe bet dioustu arc'hant ar profou. Ret e oa d'imp eta gortoz ma vije goulennet levriou digant Gwalarn a-raok kas eun dra bennak. Ret e oa d'an dud a ro al levriou d'ar vugale beza atao o c'houlenn. Ar pez a oa diaes evito, hag evidomp.



Diwar bremañ e reomp en eun doare all:

Pep levrig nevez, kerkent ha moulet, a vez kaset rag-eeun (dre 10 peurliesa) e pep parrez ma anavezomp unan a c'hello ober implij eus ar pakad.

A-gevret gant ar pakad-se, e tegemer pep « lodenner » eul lizer-kelc'h (e galleg), savet evel-hen:

*An enor hon eus da gas d'eoc'h, a-berz kefridi « Brezoneg ar Vugale », krouet gant ar gelc'hgelaouenn « Gwalarn » e 1928, ha skoazellet gant mignoned start eus ar yez vrezonek eun nebeut embannaduriou da rei evit netra d'ar vugale a gomz brezoneg.*

*Mar fell d'eoc'h kaout muioc'h, pedet oc'h d'hen kemenn d'imp, ha sevenet e vo ho c'hoant, da vihana kement ha ma c'hellimp.*

*Kemennaduriou a-zivout an doare ma vez degemeret hon embannaduriou gant ar vugale, hag ivez hoc'h ali a-zivout ar seurt levriou a garfec'h gwelout o tont, a vefe talvoudus-bras d'imp.*

*Ma ne gavit implij ebet d'an embannaduriou bet kaset d'eoc'h, pedet oc'h d'hen lavarout d'imp o veza m'eo an dra-se a bouez bras evidomp.*

Evel-se ne c'hell ket beza kammgemeret hor menoz, hag e c'hell pep unan displega d'imp e ali hag e c'hoant e pep frankiz.

Eun nebeut geriou bremañ a-zivout penaos ez eo aet en-dro hor c'hefridi e-pad an tri miz tremenet (kerzu — genver — c'houevrer).

Ar profou a zo degouezet niverus-tre, trugarez d'hor c'henvroiz. Eur meneg a ziforc'h a dleomp da ober eus embregerez unan eus hor mignoned o chom en Algeria. Deut eo a-benn da lakaat kalz Brezoned

(ha re all) da genlabourat d'hor c'hefridi en eun doare eeun hag ijinus war eun dro (hag en deus goulennet poan hag amzer evelato). Kas a ra da bep unan barrek da genlabourat eul lizer-kelc'h o tisplega pal « Brezoneg ar Vugale ». A-gevret gant pep lizer e laka eur baperenn bostchekenn, warni chomlec'h hor merour. Pedet e vez an dud da rei ugent real.

*E-doug an diou sizun genta a viz-c'houevrer ez eo bet skignet war-dro 1.400 levrig pemp gwenneg. (An niverennou resis a roomp pelloc'h).*

▼

An dud a youl vat a garfe hor skoazella a c'hell hen ober, n'eo ket hepken gant profou, hogen ivez en doare da heul:

Tizet e vez bremañ eun 60 bennak a barreziou gant « Brezoneg ar Vugale ». Soñjit ervat n'eo nemet eun dekvedenn eus an douar brezonek. Ret eo d'imp tamm-ha-tamm tizout Breiz-Izel a-bez, hep menegi an trevadennou brezonek diazezet e Breiz-Uhel pe en estrenvro. Ne daio mat an traou nemet p'hor bezo tro da skigna pep levrig dre 5.000 pe 6.000 da nebeuta er sizun end-eeun ma vo moulet.

Kasit d'imp eta chomlec'hiou beleien, mistri-skol ha re all tuet da skigna hol levriou. A-vec'h ma tremen eur sizun hep ma tegouez ganimp eul lizer eus ar barrez-mañ-parrez, o lavarout: « Pell 'zo hor bije goulennet levriou diganeoc'h m'hor bije anavezet kentoc'h ho kefridi. »

▼

Taolit evez e c'houlennomp aliou a-zivout ar seurt levriou a dleomp embann. Kalz beleien yaouank, hag i difennourien c'hredus eus ar yez, o deus goulennet diganimp levriou diwar-benn ar relijion. Labourat a reomp evito. E-touez al liziri diweza hon eus bet, kalz a c'houlenn lennaduriou diwar-benn Istor Breiz. Dont a raio kement-se ivez e poent.

Adlavarout a reomp amañ d'ar skrivagnerien e vo deut mat o labouriou, gant ma tereint ouz al levriou pemp gwenneg.

▼

Darn e-touez hol lennerien o deus kavet ar pennad embannet war diweza niverenn *Gwalarn* eun tamm digalonekaus. Bez, e c'hellomp kemenn d'ezo hizio n'eus abeg ebet ken da zigalonekaat, e-keñver « Brezoneg ar Vugale », hag ivez e-keñver kefridiou all Gwalarn. Biskoaz n'hon eus bet kel lies a goumanantou hag a adkoumanantou hag e-pad derou ar bloavez-mañ. Hag evit hol levriou a bep seurt, n'int ket bet alies gwerzet gwelloc'h. Merzout a reomp muioc'h-mui emañ an holl dud poellek a Vreiz oc'h en em voda en-dro d'imp. Goustad, hogen gant urz ha kalon, e kendalc'homp hol labour advevidigez hag adkelennidigez, e-keñver an dud desket, hag e-keñver ar werin. Dont a raio da vad ganimp, ma kar pep unan kenlabourat. Gwelout a reomp hizio ar pez hon eus gounezet. Hogen fellout a ra d'imp hen gwelout dek gwech splannoc'h warc'hoaz.

« GWALARN ».

I. — PROFOU

| | |
|---|---|
| An AoAo. H. Ropars | 15 lur |
| Abeozen | 10 |
| Paotred Skol Kastellin | 16 |
| Dizano | 5 |
| Dizano | 500 |
| An AoAo. O. Mordrel | 20 |
| Bénéjean | 20 |
| R. Delaporte | 4 |
| Even | 500 |
| Abad Lec'hvien | 5 |
| Dizano | 55 |
| An Ao. Dr Laurent | 10 |
| An Dim. Chevillotte | 96 |
| Dizano | 10 |
| An Ao. Le Maitre | 5 |
| An It. J. Kallembrun | 5 |
| An AoAo. Monvoisin | 5 |
| Sabatier | 5 |
| Barré | 20 |
| L. Andouard | 100 |
| Abad Saout | 80 |
| Sportiello | 10 |
| Allenou | 5 |
| An Hena | 50 |
| Le Guen | 20 |
| An It. Boisecq | 5 |
| An Dim. Gourlaouen | 30 |
| An AoAo. Bertin | 5 |
| Abad Le Roy | 4 |
| An Dim. Ollivier | 5 |
| An Dim. Guieysse | 30 |
| An AoAo. Josse | 5 |



| | |
|---|---|
| Des Déserts | 5 |
| A. de Coetgoureden | 8 |
| R. Le Blanche | 5 |
| Even | 40 |
| H. ar Menn | 25 |
| Chérel | 20 |
| An Dim. Michel | 10 |
| An AoAo. J. Le Bras | 125 |
| E. Chevillotte | 100 |
| H. F. Thémoin | 80 |
| En holl | 2.790 lur |

II. — LEVRIOU ROET

E-pad an tri miz tremenet (kerzu, genver, c'houevrer) hon eus roet 588 luriad levriou, en o zouez 1.372 levr pemp gweneg.

D'ar c'henta a viz meurz e chome eta, e kef Brezoneg ar Vugale:

| | |
|---|---|
| Profou koz | 1.305 lur |
| Profou nevez | 2.073 |
| Levriou roet | 588 |
| En holl | 2.790 lur |

Da lavarout eo, 2.790 luriad levriou da rei.

*Diweza Keleier*

E deiziou kenta miz-meurz eo bet roet war-dro 2.500 levrig pemp gwenneg, en holl skoliou dishual eskopti Kemper, nemet re ar c'hêriou bras.

# Buhez ha Lennegez

— Eun Arnodenn ar Simbol a vo graet e Brest, e Ti *Gwalarn*, 39-bis straed ar C'hastel, d'al lun 14 a ebrel. Kas ar c'henta ar gwella al liziri-emroll.

— E Paris eo bet savet eur Strollad Mignoned *Gwalarn*.

— Skol vrezonek a vez graet en Angers d'eun dek bennak a dud gant unan eus hor mignoned.

— Abaoe miz-c'houevrer e kaver war « Breiz Atao » pennadou-skrid dudius-tre, savet gant eur skrivagner yaouank, Kenan Kongar e ano.

— En eur skrid embannet d'an 28 a c'houevrer 1930 e ro urz an Aotrou 'n Eskob Kemper ha Leon kentelia istor ha douaroniez Breiz e pep skol dishual eus an eskopti. Ar brezoneg a ranko beza kenteliet ivez e pep skol e-lec'h ez eus bugale o c'houzout ar yez. Ar skrid-se (a vo kavet pelloc'h en esperanteg e Nord-Okcidento) a zo talvoudus dreistholl o veza m'eo ar wech kenta m'eo lakaet ar brezoneg « dre urz » er skoliou.

— Setu amañ roll al levriou a vo embannet gant *Gwalarn* er miziou-mañ:



*Eur Breizad oc'h adkavout Breiz*, gant Roparz Hemon (da zont er-maez en ebrel).

*Istor Breiz*, eil levrenn, gant Meven Mordiern (dindan ar wask).

*Kulhwch hag Olwen*, troet diwar ar c'hembraeg gant Abeozen (dindan ar wask).

*Enklask diwar-benn stad ar Brezoneg e 1928* e brezoneg hag en esperanteg.

*Cours élémentaire de Breton*, gant Roparz Hemon (dindan ar wask).

# Levriou Nevez

AR MABIG JEZUZ, gant G. Morvan. — Niv. 2 eus « Al Levriou Pemp Gwenneg », embannet gant *Gwalarn*.

AN NAERED HAG O FLEMM, gant G. Dewi. — Niv. 3 eus « Al Levriou Pemp Gwenneg », embannet gant *Gwalarn*.

Er c'henta eus an daou levrig-mañ e kaver daou varvailh Nedeleg, savet gwechall gant rener « Feiz ha Breiz » koz, an Ao. G. Morvan.

En eil e kaver eur pennadig naturouriez displeget en eun doare aes da gompren evit ar vugale.

ER BLEU KELTIEK, sorbienneu ha guerzenneu, gant Gwenfrewi. — Hep priz merket.

Anaoudek e tle beza Gwenediz e-keñver an oberourez, he deus desket ar brezoneg, daoust na oa ket yez he c'havell, hag he deus savet d'ezo eul levr dudius.

R. H.



GWAD ABEL pe AN DAOU VREUR, gant Tadig. Pez c'hoari e tri arvest. Moulerez Breiz. Gwengamp. Hep priz merket.

Brud he deus bet a-hed-eur-wech Bro-Dreger da veza tuet d'ar c'hoariva. Eno eo moarvat ez eus bet dastumet ar muia a zournskridou peziou c'hoari pobl. Eno c'hoaz ez eo bet savet er bloaveziou diweza-mañ ar gwella peziou c'hoari evit ar bobl. *Ar Chiminaou* gant *Dirnador, Evel ma Pardonomp* gant *Paotr Juluen*, evit menegi nemetken ar re a anavezan. *Gwad Abel* a c'hall beza lakaet hep termal keñver-ha-keñver ganto. Steuet mat eo ar pez-c'hoari, eun tammig re brezegennus marteze, hogen beo-tre ar brezoneg ennañ. Ne vefe ket labourus da c'houennat evit hel lakaat e brezoneg unvan.

N'hellan ket avat ober an hevelep meuleudi eus ar menoz a zo dindan ar pez c'hoari. Ar pal ma sko d'ezañ a zo taolenni ar brezel a ren dre Vreiz etre ar skol gristen ha skol ar gouarnamant, an hini genta a-du gant ar vro, eben enebour d'ar feiz kristen ha d'ar brezoneg. Diskouez a reer ar brezel-se en eun tiegez ma 'z eo aet unan eus ar vugale da vestr skol lik hag egile da veleg. N'oun ket dall a-walc'h da nac'ha ar brezel-se. Re aes en holl ez eo avat, d'am meno, samma ar bec'h dalc'hmat war an hevelep diouskoaz, liva an hevelep re bepred e gwenn-ael hag ar re all bepred e du-diaoul Gwaz a se d'an neb a zo dic'hoantet gant eur wirionez ken diwirion! N'eo ket warnañ e vo gallet fizia da adsevel eur Vreiz a roio bod karantezus d'an holl Vrezoned a-youl vat. Daoust ha kredi a ra da

unan bennak e vo re ac'hanomp holl da herzel ouz lano ar C'hallaoued, kristen pe zigristen, da veuzi ar brezoneg ? Ne welan ket pe da vad e tenn dounaat gwasoc'h-gwaz ar foz a zo bet toullet etre diou gevrenn eur bobl. Mar sko ar pez c'hoari-mañ d'eur pal all e c'houlennan ma vo diskouezet d'in.

*Abeozen.*

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



NUMERO 9

PRINTEMPO 1930

## ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# esperanto kiel interkelta lingvo

En sia oktobra numero de 1929, la kimralingva gazeto « *Y Ddraig Goch* » publikigis artikolon de la fama bretona naciisto Olier Mordrel pri la interkeltaj rilatoj. En tiu artikolo li proponis esperanton kiel helplingvo.

Sekve de tio, la decembra numero de « *Y Ddraig Goch* » entenas leteron de S-ro W. H. Harries, kiu ankaŭ estis presita en la bretona gazeto « *Breiz Atao* » (25-a de januaro 1930). Jen la traduko:

« Mi ne scias, ĉu vi publikigas en « *Y Ddraig Goch* » leterojn de okazaj korespondantoj. Tamen mi ŝatus, kun via permeso, konfirmi la rimarkojn de Olier Mordrel koncerne la interkomprenado kaj la kunlaborado de Kimrujo kaj Bretonujo. Mi vojaĝis tra Bretonujo la lastan someron, kaj interrilatiĝis kun kelkaj gvidantoj de la tieaj naciistaj movadoj. Mia atesto plene akordiĝas kun tiu de via korespondanto: la plej granda malfacilaĵo dum niaj interrilatoj estas la manko de komuna lingvo. Tio precipe evidentiĝas je la Tutkelta Kongreso kaj samspecaj kongresoj.

Ĝis nun la sola helpo estis la uzo de la angla aŭ de la franca lingvo, t. e., du lingvoj, kiuj kruele premegas nin kaj minacas iom post iom sufokigi niajn kunfratajn lingvojn. Ĉu ne estas je tiu agmaniero io ajn, kiu ŝajnas ridinda al Angloj kaj Francoj? Mi klopodis dum la pasintaj jaroj por atentigi la gvidantojn de la Kongreso pri tiu demando, sed ili nur opiniis, ke mi ŝercis. Jen voĉo el Bretonujo, kiu kuraĝigas min, ripetante mian peton « fari esperanton helplingvo de la keltaj popoloj ». Roparz Hemon agis same dum la Dublina Tutkelta Kongreso, antaŭ ne-



multaj jaroj, kaj, firma je sia kredo, li ne timis publikigi « *Nord-Okcidenton* », esperanta aldono al lia kvaronjara revuo « *Gwalarn* ».

La venontan jaron (1930), en aŭgusto okazos la internacia kongreso de Esperanto en Oxford. Tie estos vidataj 1.500 homoj el kvardek nesamaj popoloj, diskutante dum semajno pri ĉiuspecaj temoj, sen iu ajn lingva malhelpaĵo. Mi konsilas al iuj de la gvidantoj de la Kimra Naciista Partio, ke ili iru tien por juĝi per si mem. Oni povas ĝis tiam lerni sufiĉe da esperanto por profiti el la kunvenoj. »

# lingvoj kaj idiomoj

La Angla, la Franca, k. t. p., estas lingvoj. Sed la Germana, la Flandra, la Bretona, k. t. p., estas idiomoj. Tion decidis Universala Esperanto-Asocio. Vidu ĝian Jarlibron por 1929, p. 183.

Kiel diferenciĝas idiomoj kaj lingvoj? Estas stranga fakto, ke la vorto « idiomo » ŝajnas iom maltrankviliga. Lingvo estas idiomo. Jargono estas ankaŭ idiomo. Kaj, se via idiomo ne estas lingvo, kion do vi opiniu pri ĝi?

Ni plue diru, ke inter la gazetoj publikigataj en Francujo, la Jarlibro ne mencias **NORD-OKCIDENTON** kvankam ni sendis ĉiam regule kaj duope ĉiujn numerojn al UEA.

Ĉu UEA opinias, ke Bretonujo ne estas parto de Francujo? Ĉar UEA ne diferencigas Franc-ujon de Franc-ŝtato, tio ne estas kredebla.

# la bretona lingvo en la katolikaj skoloj

La ĉi-suba ordono estis publikigita en la franclingva oficiala organo de la episkopa lando de Kemper, la 28-an de februaro 1930. Ni tradukas ĝin kiel dokumento. Oni povos taksi ĝian gravecon nur sciinte:

a/ ke en la Kemper-a episkopa lando loĝas pli ol la duono de la bretonparolantoj.

b/ ke la katolikaj skoloj (nomitaj « privataj skoloj ») tie havas la plej grandan nombron da lernantoj.

c/ ke neniam antaŭe la Bretona lingvo estis oficiale kaj devige enkondukita en iu skolo.

BRETONA PROGRAMO POR LA KATOLIKAJ SKOLOJ

Ni, Adolphe-Yves-Marie Duparc, episkopo de Kemper kaj Leon, Konvinkite, ke la instruado de la Lingvo, la Historio kaj la Geografio de Bretonujo estas necesaj por konservi en Nia episkopa lando la vivon de la Bretona spirito, Ni farigas deviga en Niaj privataj skoloj la sekvantan Bretonan lernprogramon;

Kaj Ni memorigas krome al la instruistoj de niaj skoloj en bretonlingvaj regionoj, ke ili devas lernigi al la infanoj la kateĥismon bretonlingve.

Kemper, la 24-an de januaro 1930.

† ADOLPHE,
Episkopo de Kemper kaj Leon.



BRETONA PROGRAMO

*Geografia Instruado*

(Estus necese akiri en ĉiu klaso karton de Bretonujo).

*Prepara kaj elementa klasoj.* — 15 minutoj ĉiusemajne.

Montri kaj klarigi al la infanoj belajn bildojn aŭ poŝtkartojn enmemorigante ilin pri la geografiaj nomoj, kaj konigante al ili la diversajn aspektojn de Bretonujo. — Kutimigi ilin al serĉado sur la karto de la ĉefaj urboj, riveroj, k. t. p.

*Meza kaj supera klasoj.* — 15 minutoj.

Pliprofundigita studado de Bretonujo.

Iam kaj iam, viziti monumentojn, farmojn, fabrikejojn, k. t. p. Tiuj vizitoj ebligos al la infanoj kompreni pli bone la karakterizaĵojn de Bretonujo.

La instruado de la geografio komprenigos al la infanoj, ke nia provinco valoras tiom kiom la aliaj; ĝi povus efike kunhelpi al la malrapidigo de la kamparana elmigrado al urboj.

La instruado de la Bretona Historio fierigos ilin pri ilia raso kaj Kredo.

*Historia Instruado*

*Prepara kaj elementa klasoj.* — Du 15-minutaj lecionoj.

Ne temas pri lernigo al junaj infanoj de detala kronologio de nia Historio. Ĉiu epoko estu simboligita per Heroo, aŭ Sanktulo, aŭ grava okazo. Tiumaniere la leciono de Bretona Historio multe interesigas la lernantojn, kaj ili atendas ĝin senpacience.

*Meza klaso.* — 15 minutoj.

Lernigi mallongigitan Historion de Bretonujo. (Sufi-

ĉos se oni uzu la resumon, kiu troviĝas en la Finistera Geografio de Kanoniko Cornou, kondiĉe ke tio estu kompletigita per zorge elektitaj rakontoj).

*Supera klaso.* — 15 minutoj.

Pli detala Bretona Historio. (La lernlibro de S-roj de Calan kaj du Cleuziou sufiĉos).

Kiam ili konos ion pri Bretonujo kaj ĝia pasinteco, niaj lernantoj ŝatos sian lingvon kaj studos ĝin plezure.

*Instruado de la Bretona lingvo*

(Ĉi tiu parto de l' programo koncernas nur la bretonparolantajn lernantojn).

*Elementa klaso.* — 30 minutoj.

Tuj kiam la lernantoj kapablos facile legi la Francan, lernigi al ili legi la Bretonan. Ĉiam atenti, ke estu klarigitaj, en la legataj tekstoj, la malfacilaj vortoj.

En ĉi tiu klaso, eĉ pli ol en la aliaj, estas necese, ke oni uzu la Bretonan por lernigi Francan lingvon, geografion, k. t. p.

*Meza kaj supera klasoj.* — 30 minutoj.

Klarigita legado de elektitaj tekstoj, kiuj ebligos lerni la ĉefajn gramatikajn regulojn.

Korektado de tradukoj Bretonen kaj Francen faritaj ekster la klaso. Por lerni la Francan nenio superas tiajn taskojn.

Oni ne povas akcepti, ke bretonparolantaj lernantoj foriru de privata skolo, urba aŭ kampara, nekapablante legi Bretone.

Tiu nekapableco forigus el iliaj familioj la bonegan kutimon preĝi kune kaj legadi la Historion de la Sanktuloj. Neniu kristana instruisto propravole fariĝus responda pri tiu forigo.

Estas eĉ dezirinde, ke la infanoj lernu skribi Bretone; tio estas facila, kiel videbliĝis dum la pedagogiaj prelegoj. Ĉiu komprenas kiom favora tio estus por la infanoj, kiam la okazintajoj de l'vivo disigus ilin de iliaj familioj; iliaj leteroj estus malpli... banalaj. Krome, konstatinte, ke la Bretona « utilas por io », ili malfacile tolerus, ke ĝi malaperu. Lingvo, kiu ne plu estas skribita, estas tuj mortonta.



*Notoj.* — 1/ Por fiksi sian temptabelon, ĉiu instruisto devos atenti pri la ĉi-supera programo, kiu estos afiŝita en ĉiu klaso.

2/ Je la ekzameno de la « Atesto pri Privata Lernado », la bretonparolantaj kandidatoj *devos* prezenti du elektitajn tekstojn en Bretona lingvo, pri kiuj oni ĉiam faros demandojn. Oni rajtas postuli de ĉiu demandisto, el kiu ajn lando li venas, ke li kapablu legi Bretone almenaŭ tiel bone kiel Latine.

3/ La kandidatoj je la « Atesto pri Supera Lernado » estos *ĉiam* demanditaj pri la Bretona Historio.

# demokratio kaj lingva evoluo

Al tiuj, kiuj diras, ke la evoluigo de la lingvoj de malgrandaj nacioj al grado de alta kulturo estas kontraŭprogresa agado, ni multfoje respondis, ke tiu evoluigo, au pli ĝuste dirite, evoluo, estas laŭnatura procezo, nura konsekvenco de la evoluo de la demokratio. La demokratio postulas la klerigadon de l' popoloj, kaj tiu klerigado postulas la uzadon de la gepatra lingvo. Nur tiel oni povas klarigi la modernan porlingvan movadon en Bretonujo.

Sendube interesos niajn legantojn la ĉi-suba peco

eltirita el la broŝuro de Karl Kautsky, « *la Liberiĝo de la Nacioj* », aperinta en 1917. Ni trovis ĝin en esperanta traduko en la franca gazeto « Monde » (12-a de Oktobro 1929):

*Malgrandaj, progresmalfruiĝintaj nacioj estas sorbataj de grandaj aŭ pli altevoluintaj: tiu procezo estas neresistebla por multaj malgrandaj nacioj, sed ne por ĉiuj.*

*La sennaciig-procezo de malgranda, kampkultura popolo trovas fortan kontraŭtendencon tie kie ĝin kaptas la movado de la moderna demokratio. En interligo kun tiu movado, tiu popolo kreas propran klason de intelektuloj kun propra skribata lingvo kaj forta literaturo; la lingvo taŭgiĝas ne nur por poezio, sed ankaŭ por prozo.*

*Beletristikon povas havi ankaŭ dialekto. Sed nur per ĉiutaga uzado en gazetoj kaj en leteroj, en instruo kaj en la popularscienca literaturo, la skribata lingvo fariĝas lingvo de la popolamaso, politika faktoro; kaj nur tiel la popolamasoj ĝin uzantaj fariĝas moderna nacio. De post kiam popolo atingas tian nivelon, ĝi estas kapabla je nekredebla obstinemo por konservi sian lingvon.*

---

*La abonprezo por 1930 estos du respondkuponoj, aŭ ses pencoj, aŭ tri francaj frankoj.*

Nia adreso estas:
NORD-OKCIDENTO
GWALARN
B. P. 75
39-bis, straed ar C'hastell
BREST
(Bretonujo)

---

*La Administranto* : Y. DREZEN — Mouleres, str. ar C'hastell, Brest

# RAKPRENIT HOL LEVRIOU

Evit kaout an holl levriou embannet gant Gwalarn, hep kaout ar boan d'o goulenn bep gwech, lakait hoc'h ano war roll hor RAKPRENERIEN.

Setu amañ ar reolenn nevez a-zivout ar rakpren:

1/ Da veza lakaet war roll rakprenerien levriou Gwalarn, e ranker kas hanter-kant lur, a vo implijet da baea al levriou.

2/ Pa vo diviet an hanter-kant lur kaset, eur baperenn a vo kaset d'ar rakprener, gant e gont, ouz e bedi, ma kar, da rakpren adarre.

▼ ▼

## Sonjit ervat :

Ne raio Gwalarn netra hep arc'hant.

Gant arc'hant e c'hello savetei ar brezoneg hag adsevel buhez speredel Breiz.

Lennit !

## EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR — [illegible] lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — 1 lur.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

